# REFLEXIONOU CHRISTEN

VAR

# REVOLUTION FRANÇ,

BIMET

EVIT INSTRUCTION AR VRETONET,

**Gant an A. Lay,**

PERSON PERROS-GUIREC,

EPAD E EXIL E BRÔ-SAUZ.

*Convenerunt in unum adversus Dominum et adversus Christum ejus.* (Ps. 2.)



E MONTROULEZ, EUS A IMPRIMERI LÉDAN,

1850.

# D'AL LENNER.

An Autrou LAY a ezruas eus e Vrô-Saux e Perros-Guirec, ar 10 eus a vis gouere 1801. Mervel e eure en Perros, ar 13 eus a vis here 1862.

Epad e exil, e chomme e qever depot prisonnerien Franç, dastumet e castel Porchester, tost da Portsmouth, e Brô-Saux, evit ellout ensoc'h rôi sicour d'hor breudeur maleürus.

Adalec ma voe contreignet, evit savetai e vuez en amzer eurus-se, da guïtât ar Franç, ar bêleg venerabl-se a seblante beza un ael a gonsolation diganset gant ar Brovidanç divin evit soulaji ar brisonnerien hac o laqat da zouten eur vuez ao trista.

An den vertuzus-se, sujer leal eus a S. Viçant a Baul, a voa bepret occupet da glasq an oll moyennou evit procuri dezo eun douçder benac.

E gundu santel en devoa gounezet dezân estim ha memes carantez ar c'hommisser eus an depot, an A. Hemouth, evelse ivez hep dervez a voa merqet demeus eur vadelez benac en andret ar brisonnerien. E oaz da ober ar vad a yê bete da bedi an AA. a chomme tost d'ar prison, da rôi eul labour benac dezo, evel e c'hoarvez dilad, bouteyer, gânnachon, chaussonneyer, etc. An artout a vadelez-se en andret e guenvrois maleürus, a denne dezân mil ha mil benediction.

An deanqeûnte o veza deut en Franç, an A. LAY ne voe qet en divez ouz en em repta en e vam brô. An A. Cafarelly, Escop St-Briec, a c'hourtas en ober e viqel-vras ; mes seulz ouz an oll druhuill en devoa andurret, er pedas d'eo lezel da zistrel etouez e barossonis côz, evit echui e vuez, ar pez a voe accordet dezân, gant an titr a viqel-vras a enor. Rentet etouez e zanvad, e veza grêt eur e hihaveii hir, hac ouz en em velet tost da zilezel eur vuez a voa bet carguet a groasiou hac a vertoziou, e laqas qemeu eus dara eus e baross oois, evit ober dezo e guhuiadou diveza. O fedi a eure d e gandui d'an ilis, e pelec'h, en despet d'e doc'horidiguez, e reas e bedennou, en eur vista an men fond, ar gador sermon hac an auterïou. E gompagnunez a voa mantret gant ar glac'har ha beuzet oll en daelou, o contempli an den santel-se oc'h adressi e bedeu a galon da Zoue en e Dempl, evit ar vech diveza. Neuze e voe conduet d'ar vêred, ha rentet en eur cerien plaç, e c'houlennas eur farer goude e varo, pehini, emezân, na zaleje qet. — Autrou Person, emezo, pellaat ar sonjezonou drist-se deus ho speret. — Va hugale boour, accordi a reot-hu dinme ar pez e xân da c'houlen diganêc hu ? — Qement oll a elle plijout dec'h,

Autrou Person. — Eh bien, va mignonet, ama eo e maes c'hoant beza anterret, en eur disqüez ar plüç, hac ec'h ajoutas : Va mignonet, var-c-hoaz va c'horf paour a repozo ama. Ar pez a zigouesas evel en devoa lavaret.

En eur antren en e dy, e pelas e berson (an A. B.), d'en em zaposi da rei dezàn e oll sacramanchou, hac ar ceremoni achuet, goude eur goma benac adresset d'an asistantet, e ventas e-one etre daouarn e Grouer.

Petra a elfemp-ni ajouti a gaeroc'h var sujet eur pastor qer venerabl, eguet ar recit güirion-mâ, pehini a zalc homp ceneus a eun Treguerrat a voa prisonnier e Brô-Saoz, hac a zo bet test patant eus a vad-oberou divezur autor ar Reflexionou-mâ? Admiromp e garantez ardant evit e vam bro. Bepret e lagad troet varzu ar Franç, e repord gant ardor ar moment eürus e pehini ec'h allo teuler a dreid var an douar prometet.

Credi a reomp e vezo lennet al levr-mâ gant interest, dre ma zeo oeuvr eur pastor exilet, meurbet capa d da drêti eur seurt sujet.

A. L. M. L.

—

» Tala stchou beas en devoa recevet diouz an Ê;
» Mis lavarat a eller gant pep seurt güirione.
» Bascoas den na veritas mui egoet en deua grêt,
An titr gos a Abostol a vrô ar Vretonet.... »
« *Conscripsit sermones rectissimos,*
*ac veritate plenos.* »

Y. M. L. G.

*Propriété.*



# REFLEXIONOU CHRISTEN

VAR

# REVOLUTION FRANÇ.

P'EUR eta, ô va Doue, e teuyo en termen
Ma velin c'hoas va c'houtre, douar ar Francisien!
Va c'horf zo pell diouto; mes, nôs-de va speret,
Gant qemant o daus grêt din, a sonj enne bepret.

Pemp bloas zo dijo achu ma zon deut da Vrô-Sauz:
Pa zezir calz ar galon, e squizer o c'hortos;
Mes, herve'r brud a glêvàn, labour huanadi
Am bo c'hoas, ha marteze biqen Franç na velin.

En bord an aud azezet bemdez var eur garec
E squizàn va daoulagad, ouz o derc'hel fixet,
Da c'hout ha me a velo eul lestr benac a Franç
Éru evit onnouç din qêlou va delivranç.

Mes, e mà reus ar pec'het hac hini ar muntrou
Hep na fin, na chenchamant, o ravaji va brô.
Petra dal din-me pelloc'h sônjal tremen ar môr?
Allas! en Franç na souffrer na bêleg, na pastor.

Ah! va maleur va-unan a ve nebeut e dra;
Mes maleur ar gristeniez, ennes co a laca
Da redec var va diou chod eur feunten u zaelou,
Pa sônjân en abandon eus va deuvedigou.

Truezus eo va doare, ha pitoyabl va stat :
Chasseet eus va c'hontre, ha collet va oll vat;
Mes ar chagrin am devor, eo clêvet a bep tu,
Ar feiz, ar religion, en Franç a zo achu.

Ne allan qet e gompren eur bobl qer gracius,
Qen poli, qen amiabl, guechal qer vertuzus,
En qen nebeut a amzer eo deffe collet crenn
Pep santimant a enor, e c'hisjou, e greden.

Da zizamme va c'halon, da æza va speret,
E meus sônjet composi eur c'hantic brezonec,
Var maleuriou an amzer, dre ma credân e vo
Util evit gloar Doue, ha profitabl d'am bro.

Dre agremant ar rimou, eur vouëz melodius
E deus calmet avichou sperejou furius,
Ha tennet huanadou deus calon eur mechant
A vije bet difficil da c'hounit autramant.

Mar dezirit soulaji eur buguel a zo elàn,
Invantit eur rismadel, canit eur son dezân;
Frotit gant dexterite mel deus bordou an tas,
Hac ec'h evo e remed, hep ma santo e vlas.

En dezir-ze, va broïs, e meus grêt ar verz-mâ,
Da essa c'hoas ho counid; mes na ouffen cana,
Rac en eur vrô estranjour, va zeod stag onz va staon,
Va oll rimou zo chenchet en canticou a gaon.

Avoalc'h eo dìn rapporti; clasqet eun all an ton
Abominationou ar Revolution.
Neb a oure ar c'hrimou a lezân d'o c'hana;
Nemet re a velconi na meus eus o rima.

Tonmiou ceder ha touchant, pellait eus va memoar,
Ne ma mui amzer ar joa, mes hini ar glac'har;
Ne glêvan a bep costez nemet son an tocsin,
Trompill ar brezel civil ha trouz ar guillotin.

Ne velân nemet monstrou dirac va daoulagad;
Franç, goloed a bennou, ha rivieron a voad,
Dre oll o tivoguedi : an oll zo gant malenr
Gourvet en sqeud ar maro, hac o c'hortos e heur.

Dre urz tud veo a grimou, a reder d'an ifern,
Evel pa na ve na corf, nac ene da espern.
Ne fell dezo, er bed-mâ, na Roue d'o gouarn,
Nac ar bed all, ma elfent, Doue ebet d'o barn.

O remors! preôn an ene ha compagnun ar c'hrim,
Dibab dìn comzou picant hac heuill bremâ va rim;
Gra santout d'ar Francisien o dizurz milliguet,
Ar sujet eus va daelou hac a rebech ar bed.

Disqüel dê ar grevustet ens o sacrilejou,
Mes hep ho disesperi, rac Doue da viro;
D'am avisou charitabl mar prestont audianç,
M'o distroyo, marteze, hac a ya da gommanç.

---



# ABREGE

## EUS A GRIMOU AR REVOLUTION.



*In terrâ polluerunt tabernaculum nominis tui.*
*Dixerunt in corde suo cognatio eorum simul, quiescere faciamus omnes dies festos Dei à terrâ.* Psalm 73.



Qent blam nep particuher, en em gondaonomp oll,
Rac dibaud eo an hini n'en deffe grêt e roll
Da denna maleur e vrô : darn evit domina,
Darn all vit en em venji, darn all evit pilla.

Darn all, hac an darn-vuia, zo manqet d'o devar,
En defaut en em oppos eu poent hac en amzer ;
N'o deus grêt nep resistanç, gant morhed, emeze,
Da goll buez ha madou, hac o c'holl gouscoude.

An dud mechant a zisqeuz, pa ve droue da ober,
Art ha couraj an ifern, ha james ne veler
Da zifen ar virionez ar memes interest,
Nac ar memes union etouez an dud honest.

Nombr a re-mâ ordinal zo bian en peb brô;
Mes en Franç, ispicial, eur pennad amzer zo,
No rêr nemeur a estim eus a lezeu Doue :
Ar Feiz a zmmnue visiblamant bemde.

Eur societe secret eus a dud dibreder,
Hanvet ar framaçonet, a zalc'he en peb qær
Assambleou danjerus, ba leun a brejudiç
Da droajou ar Rouane ha da re an Ilis.

En nôs en em dastument evel ar sorcerien,
Nebeut avoalc'h da guenta, mes bremâ n banden
A voa er rouantelez cresqet en eur fêçon,
Dibaud e voa ar c'hlubist na vije framaçon.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . .
. . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Re a speret zo noazus, pa ve goal impljet.
Pell zo ar scridou infam eus ar philosophet,
Oc'h attaqi an Ilis pe ar Gouarnamant',
A gontribue muioc'h c'hoas d'an debordamant.

Levriou qer pernicius a voa lennet partout
Gant mall ha gant plijadur; d'an oll, hervez o gout,
E tebitent maximou impi pe ridicul,
Hac hep sonj en em gavet a la fin incredul.

An darn-vuia an noblanç n'o devoa qen studi;
Hac ar gommun ignorant, evit en instrui,
A glasqe tud a justiç, raç experimantet
En art da liva guevier ha da billa ar bed.

Da c'houzit al labourer, eo plantet en e benn
Na bacje deog, na cargou, na redevanç da zen :
Ne vanqe mui d'ar revolt nemet clêvet en templ
An intru eus e frezeg hac o rêi an exempl.

An Ilis a remercaa ar bâr-mâ o tostât;
Mes en oll parlamantchou ral voa ar magistrat
A roje dorn d'an Ilis; an oll a voa gatet :
Ar gouli a voa daro, ar gôr a zo crevet.

Preparet voe o maleur d'ar bobl ha d'e Roua
Gant eur ministr heretiq, o fiout ennân re,
A gonvocas d'ar stadou, nonpas evel güechal,
Tud-gentil, tud a enor, mes tud fêbl ha tud fall.

Clasq an tu da acquitta dle ar rouantelez,
Sicour ar princ da lacat ar bed oll en e êz,
N'o devoa qen qeuredi, a gouleguez an dud;
Var ar c'hrimou da ober a ,voat secret ha mud.

Teir assamble en Paris, an eil varlerc'h eben,
Dangerussoc'h d'ar c'hontre eguet an teir goalen,
Tud incapabl da c'houarn, mes habil da deceo,
Var digare reformi, o deus collet o brô.

Dispartial ar Roue diouc'h e sujedet vad,
Ar Pastor diouc'h e zênved, ar buguel diouc'h e dad,
An ezec'h diouc'h o graguez, ha Doue diouc'h an oll:
Dre eno, va breis paour, int commancet d'ho coll.

Fouilla, confisca madou, *lanterni* o ferc'hen,
Spolia an dud-jentil, denonç ar vêleyen,
Disarmi an dud honest, institui clubou;
Ne veler, na glêver qen decratet er stadou.

Qement a zisplich dezo, hep sujet na rêson,
A zo ractal cunduet d'an arrestation,
Paotr ha plac'h, nobl ha partabl, ar famillou a bez,
Ha pa vez leun ar prison, casset d'ar guigueres.

Gopret o deus canailles da veza fals-testou,
Da suscita ar revolt, da dàna noblançou,
Da bilia, var digare eun accaparamant,
Magazin ar marc'hadour, grignel ar paysant.

Prodig a voad o breudeur, gant eun orgouill barbar
E tisclêryont ar brezel d'an ên ha d'an douar;
Ha da c'hortos ar voyen, eo gante dre avanç
Laqet dija ar famin en rouantelez Franç.

Qellies a antechrist lat, siouas, me a gred,
Dislonqet gant an ifern da hasta fin ar bed,
D'er zamma a vlasfêmou, d'er golo a vizer,
Hac anfin da ranversi an tron hac an auter.

Prononcet eo an arrêt, formet eo ar c'homplot;
Ret vo da Louis-C'hoezec pignat var ar chaffot;
E grim eo e vadelez, e setanç ar maro;
En tribunal ar bleizi an oan a berisso.

Me vel dija ar victim cunduet var ar plaç,
Divisq en corf e roched, a benn royal en noas,
Gant eur visach gracius hac a greiz e galon
E ro c'hoas d'e bobl ingrat mil benediction.

Son a rêr an tabourin, gant aon na ve clêvet
An adieu carantezus a ra d'e sujedet.
Savet eo an instrumant... ar razoner a goue:
E benn a ya d'an douar, hac e ene d'an eê.

Evelse-ta e trêter mab an Duques Anna!
Roue mad, mignon fidel, an den an honesta!
Biscoas e syn na roas da gondaoni den all,
Biscoas var maro hini no synas qement all.

Trista fin, ô va Roue! goude destum ar vrô
Evit goulen e avis ha selaou e c'hlémou!
Gant guir dezir da renta justiç da bep-hini,
N'hoc'h eus evit recompanç nemet eur maro cri!

Deut araue, tud aheurtet; avancit, judevien,
Da velet c'hoas eun den just dirac e vourrevien,
Victim deus e vadelez, oc'h ober sacrifiç
Deus e vuez precius. Marvit... Adieu, Louis!!!...

Ne gredàn qet, va broïs, ho pije roet carg
Na mouez d'ho teputeet da laza ho monarq;
Mes lach oc'h bet d'en difen: an oll, bras ha bian,
Me ho cùelo, hep dale, maleûrus oc'h-unan.

Gant differi punissa revolteri tud fall,
Hoc'h eus collet ho puez, ha millionon re-all.
Re a zouçter alies zo goas eguet rigueur,
Hac eun tol autorite a arrêt mil maleur.

Goude eun torfet qer bras, a rest eus ar c'hrimou
A gommeter divorc'het. Mil ha mil a varvo
Dindan ar fals muntrerez: maleur da biou benac
A zo en Franç pinvidic, pe nobl, pe christen mad.

Pourmen a rêr dre'r c'hæriou instrumant ar maro,
Da dibenna'r Francisien. Gar d'an neb a garo.
En hano al liberte, dre oll en o forcer
Pe da vervel er brezel, pe da vervel er guær.

Crimou all zo da ober, ha da renta an oll
Effrontetoc'h da bec'hi, hardissoc'h d'en em goll,
E renonçont assambles, dre'r santimant public,
Da religion o zud côs, d'an Ilis catholiq.

Rac-se ouz ar vêleyen ema'r brassa furor;
Ma na reont ar sermant, ha prelat ha pastor,
Oll a vint exterminet, ha mar prestont al le,
Int livret d'an disesper, d'ar vez, d'ar baourente.

Qement seurt calomniou a eller da sônjal,
Traou impossubl da gredi a glêver da damal
D'ar re santela memes deus an dud a Ilis,
Evit lacat ar gommun da gaout ento maliç.

Ar barossiou eur veach privet a vêleyen,
An Ilis a vo pillet, hac ar bobl n'o deo den
Capabl pelloc'h d'o c'helen, na da zisqeuz dezo
Ar precipiç a valeur a gleuzer dindanne.

Cetu aze ar myster a glasqer da guzat :
Al la zo eun digare; mes gout a rêr ervad
Pa na sônjer da ober nemet peb fallente,
Tud a Ilis en eur vrô a zo bepret a ra.

Ar guær infam a Baris a ro dre gonsecant
Ar sigoal da arrêt en peb departamant
An oll glerge catholiq. Urz ar Gonvantion
Eo alumi'n o enep ar bersecution.

O Ministret an Ilis! c'houi oll, pastoret mad,
Prest eo ar gurunennou; digor eo ar gombat.
Qimiadit deus ho tenved hac antreit en liss :
Ho puez a c'houlenner bremâ en sacrifiç.

Qent affronti ar maro, servicherien fidel,
Heullit d'abord gant prudanç lezen an Aviel.
Persecutet en eur plaç, clasqit eur refuch all :
Uril ec'h ellit beza marteze en plaç all.

Mes pelec'h e yeot-hu arauc hoc'h adversour?
Franç n'eo deo carguet bremâ nemet a dud traitour.
Goerzet oc'h oll, dre avanç; me vel trêgont diner
Offret d'ar c'henta Judas a laqai ho qemer.

Clasqit en tu ma qerot eur plaç a savete;
Allas! nemet er c'hosjoe, etouez al loened goe
N'ho po pelloc'h qen repu; ne gredte den ebet
Rôi dêc'h eun nosvez memes eur c'horn deus e oalet.

Ret vo souffr an dienez, an naon hac ar sec'het,
Cousqet ermès alies. Mes en em remettet :
Jesus ne veve ive nemet dre aluzen,
Ha n'en devoa qet memes plaç da repos e benn.

Pebes bue, va Doue! mes, ne bado qet pell :
Dre oll e voar n fouilla, impossubl eo tec'hel.
Ėruout ra bêleyen a gargou d'ar prison;
Staguet, treinet, insultet, hep nep compassion.

Goelet ho pije neuze pastoret venerabl,
Grizet gant ar binijen, errêt o daouarn sacr,
O renta d'an Aviel enor ha testeni;
Gant joa int prest da vervel, e zêr d'n ezumi.

Nombr a zo a vourrevien. Calz e yêl d'ar maro,
Nonpas hini bac hini, mes e voedennadou;
Bete seiz, eiz cant bêleg, en Paris, deiz e va,
A vassacrer, balamour ma tifennont ar fe.

Ne zeus na form, na proces diarauc ar supplig :
Peb bourreo en e guever a vassacr en e c'his.
Assomni, beuzi, tenna, o drailla a beziou,
Hac ar rest, sqùis o laza, exilet deus o brô.

Enor dêc'h, ô va c'hontrel n'en doun pelloc'h qer trist;
Pourvei a rit merzerien da Ilis Jesus-Christ.
Plijet gant Doue, outrajet dre guelhes a grim,
Ho pardoni en favear qelhes a victim.

O merzerien jenerus! ne voa qet dign ar bed
D'ho possedi davantach. Allas! ni zo chommet
En draounien-mâ a c'hlac'har, ha ne ouzomp doare
P'eur deus prison ar c'horf-mâ en em velet pare.

Ma na ellomp, eveldoc'h, rêi da Zoue hor goad,
Ni en chencho en daerou, ha dre hon daoulagad
Evit hon merzerenti a garre en sqùilla
Hac appesi e goler dre al lom diveza.

O Relignon santel a Jesus, va Doue!
O tron meurbed venerabl a Vourbon, va Roue!
Ahaoue daouzec cant vloas ma voac'h ganemp o rên,
E rec'h consolation ha gloar ar Francisien.

Mes tremenet eo amzer ar peoc'h hac ar justiç.
Franç, va brô, n'en dout pelloc'h nemet repu ar viç;
Lazet ec'h eus da Roue. Renonç a res d'ar fe :
Er bed oll e tetester da vaximou ha te.

A guichen ma sav an eol belo plaç e gousqet,
An hano sacr a Jesus a zo glorifiet.
Ne adorer qen Doue nemetân en Europ :
Franç e-unan zo payan... Franç a zo hugunot.

En Franç eo bremâ eur c'hrim instrui ha prezeg,
Na receo nep sacramant deus a zorn eur bèleg :
Eureuji e rêr hepqen gant eur manicipal,
Evel ma tiseureujer, pa deu eur sorhen all.

Ne gredte den en public lavarat e Bater,
Nac ober sin ar c'hristen, pe en e zenoncer ;
Rac eur guir republican zo eun den possedet,
Coueza ra en e varriou, pa vel traou beniguet.

Drasta ra an ilizou, briza imachou'r zent,
Bete beyou'r re varo, oll e maint var e hent.
Eur c'hloc'h hepqen zo miret evit son an alarm.
O Doue ! rêson o deus : sonet-àn d'an daou lam.

Evit na vo mui memor deus ar bloa nac an de
Ma c'hanas pe ma varvas evidomp Mab Doue,
Eus grêt eur c'halandrier ne all den da entent,
N'en deus na mis, na sêson e hano diaguent.

Ar sul, er gouël precius, qen ancien hac ar bed,
Gouël consacret ha berzet, memes gant an Drindet,
Zo substituet dezân, evel d'an oll gouëliou,
Assambleou milliguet, hanvet en decadou.

Ar goulou hon egare en nos deus ar pec'het,
Ourgouill ar speret humen a zo diviniset ;
Templ ar Furnes eternel, an ty a orêson,
A zo, gant tud insanset, dediet d'ar Rêson !

Divar dron e garantez en lancet Sent ar Zent
Gant dorn an Apostasi ; hac ar c'hlubou qerqent
O deus fixet en his o assignation.
O abomination an desolation !...

Mouguet é'r goulou el lamp, ha ranverset ar Groas
En ihs, er bérejou, ho dre en hentchou bras;
Abrojet e'n Aviel: ne vo prezeguet qen
Nemet doctrin Lucifer, henvet Droajou an Den.

Da c'hortos rèi da gredi ne zeus Doue ebet,
O deus chenchet e hano, ho bremâ en gallec,
Hac er sans me ententont eo anet er blasfêm,
Lacat en ploç en Drindet er guer a Etr-Suprêm.

Laqet eo var an trebe crim en idolatri;
N'eo deo pelloc'h ar C'hrouer a zo da adori;
Mes soitizou ar Rêson, eur Vezen, eur Bonet,
Divinitèou femel, benfiou framaçonet.

Savet e'r yeot en hentchou, Sion a squil daelou;
Ne deu den, eme'r Profet, d'ar solemniteou.
Allas! deomp-ni eo goela: ar gair Doue en Franç
N'en deus pelloc'h sacrifiç, nac auter, nac ezanç.

Pardon, pardon, va Doue! me a zoug em ene
Hoc'h imach, hac em c'halon eun templ d'ho Majeste.
Eno me rai dèc'h bemdez mil amand a enor,
Pa na gavan d'o ober en ilisou digor.

Na gollit qet, m'ho suppli, etouez ar re vechant
Eun niver a Francisien, pere d'o badiziant
Ha da greden an Ilis a zo chommet fidel;
Mes dindan poan er maro, int forcet da devel.

Excusit-e, va Doue, mar reqetont ar fouldr
Da güeza visiblamant he da laqat en poultr
An huguenodet impi. Allas! ne ouzont qet
Pa ves brassa ho coler, na rit seblent abet.

D'o squientchou reprouvet, bac en o dallenta,
Dre eur miracl a justiç e lest an dud fall-ze;
Ha mar diger ho calon da rêi dê c'hoas support,
E vo ret eur miracl all deus ho misericord.

O Convantion milliguet! ar vech-mâ, m'en assur,
Na alles qet mont birroc'h : barrec eo ar musur...
Gortos da bunition, ne c'hena qen da obar;
Doue zo just. E receo a ri en bêr amzer.

Ar re zo c'hoas da c'henel o da'o poan o credi
Extravagançe da grimou; mes, ma ell assuri
Ha qemeret da destou an duüar bac an êe
Na meus qet c'hoas rapportet an drederen anê.

Gra entretant vanteson d'ar bobl frenesiet;
Lavar na zeus neb abus na c'heus-e reformet;
Pa laqes an Avial en renq an abusou,
Ganes ar vertu zo vis, ar virionez zo gaou.

Mes, el lec'h en em dale da ober ar recit
Deus qellies a dorfet, me ya bremâ dre scrit
Da lacat gurrioneou ha résoniou patant
D'ho lenna, va brois paour, diouc'h hoc'h egaramant.

Ret eo din, var bep goull, applica ar remed,
Despelgni dêc'h ar monstrou gant pere oc'h tromplet,
Hac ar maleuriou nevez a dleit da c'hortos,
Ma n'ho pa qet a gourach avoalc'h d'en em oppos.

Qenta a meus da ober eo ho tizabusi
Diouz bavardach tud mechant, a deus grêt, a sonj din,
Marc'hat gant an drouc-speret, ha pact da renia
An Avial a gredas an oll beta vremâ.

Ne fell dê qen sclêrijen evit o c'hundui
Nemet hini ar Rêson. Doomp-ta d'e c hoosulti;
Examinomp eur veach, hep ober dei affront,
Petra' lavar ar Rêson, ha peguen ec'h ell mont.

---

*Gentes, quæ legem non habent, naturaliter ea, quæ legis sunt, faciunt. Ipsi sibi sunt lex... Testimonium reddente illis conscientia ipsorum, et inter se invicem cogitationibus accusantibus, aut etiam defendentibus,* Ad Rom. 2.

---

# QENTA GUIRIONE.

## EXISTANÇ DOUE.

*Vani autem sunt omnes homines, in quibus non subest scientia Dei : et de his quæ videntur bona, non potuerunt intelligere eum qui est.* Sap. 13.

Biscoas pobl civiliset, nemet ar Francisien,
N'en devoa imajinet ober d'an dud tremen
Hep nep seurt Religion, hac o fersuadi
Eo ingal caret Doue pe dont d'en outragi.

Nemet en Franç na glêver langach tud reneet,
Brutal avoalc'h da gredi na zeus Doue abet :
Corf hac ene, emezo, e varver assambles;
Evit an innoçantet eo grêt ar gristenes.

Eun den savet er scol-ze, a lazo hep remors
E dad, e vam, e vignon, pa zeo gùr ne ra fors.
Neus barados, nac iferu, na vertu, na dever;
Ne chommo crim e zilac'h, na torfet da ober.

Ne vo qen eus en derc'hel nemet Droajou an Den,
Decrejou impuissant, ordonnançou payen,
Grêt gant tud hep qalite falloc'h tud egueta;
Mar guell cuzat e grimou, ne risq eta netra.

Da refuti blasfêmou eur seurt hugunodet,
N'eo deo qet ret, va broïs, mont da glasq doctoret:
Ar sans-commun a lavar d'an oll eus un Doue,
Ha conscianç peb-hini a brouv eus un ene.

D'abord, en qement contre ma bro zo habitet,
Ellec'h ma poaz an donder, ellec'h ma frim bepret,
Elouez an dud sovacha e veler gouscoude
Eun anaoudeguez benac deus an Divinite.

An dud a goll ar bed-mâ sonj eus a guement zo;
Varia ra o langach, chench e reont a vrô,
Ha dishanaout o ferc'hen memes, gant an amzer;
Mes biscoas n'o deus gallet dishanav eur c'hrouer.

Mont a ras deus o memor meur a virionez all;
Abred a voe neglijet meur a vertus moral;
Mes e qeit ha ma chommas tam aqiant en o fenn,
Biscoas an Divinite na voe ancouêt a grenn.

Evit guir, ar bayanet no vouient qet a sur
Ne zeus nemet un Doue, hac eo eur speret pur;
Sot avoalc'h a voent memes, qent tremen hep hini,
D'er multipli, aioaas, ha d'en difiguri.

Ma vijent bet ar greden eus aur seurt tromplêson,
E vijent bet attantuf rac langach ar rêson;
Oumâ, pa gomz ouz Doue, a lavar c'hoas ouc'hpen
Ne zeus effectivamant nemet unan hepqen.

Nan, ne zeus nemet unan, na ne ouffe beza;
Ar re a vez en tuont, na vent mad da netra;
Rac Doue, dre e natur, pa zeo oll buissant,
Qement a rayo unan evel a rae cant.

Daou Doue independant a rayo labour fall,
Rac unan a ell dispen ar pez a ray eun all;
Ha ma na ellont ober mann, hep en em selaou,
Int, en o farticulier, impuissant o daou.

An neb a lavar Doue, a lavar dra eno
An hini zo infinit en perfectionou;
Or, e guenta privilach eo beza heb e bar.
Ne zeus-ta nemet unan en ên hac en douar.

Eur vez en dêc'h, va brois, exija digane
Prouvi dêc'h eus un Doue, rac ar bed oll, nos-de
A bubli e c'hraudeuriou : an traou insansipla
Sclêroc'h eguet a rin-me a gomz dêc'h aneză.

Digorit levr an natur ha tollit ho sellou
Var an oll grouadurien : O pebes burzudou!
Pebes gallout infinit en e oberianç!
Pebes art! pebes furnes! savanta Providanc!

Impossubl eo niveri ped espeç differant
A nij, a neu, a vale, a ramu hac a zant;
Hep conta millionou, pere zo destinet
Da bredui, da zivoan, heb beza animet.

Piou a ouffe explica penos na pez fêçon
E vo formet ar c'horfou dre generation,
Na penos, ispicial, ec'h arru ar myster,
Ma ve pe mal, pe femel, ar frouez a goncever.

Eur sqiant digoncevapl eo a renc presida
D'an traou-ze, rac an natur ne voar qet petra ra;
Pe mar e deus eur speret da rôi dei sclêrijen,
Ar speret-se eo memes an Doue a glasqen.

Peb crouadur zo formet gant an dimansion
A dere deus e natur ha deus e fonction,
Propr d'en em vultiplia, capapl d'en em divoal,
Evit ornamant ar bed hac an urz general.

Beza zo var an douar nombr a grouadurien,
A zo mil güech biannoc'h eguet eur fubuen,
O deus mellou, goaziet, penn ha treid peb unan,
Ahessoc'h a ezel eguet an olifan.

Etoues ar memes espeç hac ar memes natur,
Ne gaffac'h qet gouscoude hanval daou grouadur;
An oll zo deus eguile anavezet bepret,
Hac oll, fêçon pe fêçon, int differanciet.

Ne zeus hini anezo a ve cronet en vên:
Peb-hini, en e fêçon, a zo util d'an den:
Darn evit en exerci, darn evit e vezur,
Darn all evit e zicour, darn all d'e blijadur.

Ar marc'h na drein an arar, ar vioc'h ne ro amann,
Al lapousset na c'hôront, ne ra mel ar guenan,
Ne zeus gloan var an dénved, na trevat er parcou
Nemet evit fournissa d'an den e ezomou.

Peb amzer ha peb séson, an oll varlere'h eben,
A erru, hep varia, da recrei an den;
Hac evel da un Doue, peb-hini en deus c'hoant
Da rôi dezân eun tribut ha da offr e bresant.

Ar fleur, en nevez-amzer, a guinie o ezaaç,
An bàn, prodig a vadou, a offr en abondanç
Victimou var e auter, qen n'an des alafia
An cost da réi ar bara, hac ar gouân ar gûin.

Aa tâa a brodu dezàn sclêrijen ha tómder,
Aa avel en rafrechis, an dour en dizalter,
An ear a form e aelan, ha d'e vagadurez
Ar môr a ro e besqet, hac an douar e frouez.

Pebes generosite er grouadurıea all!
An deu, siouas, e-unaa a zo cri ha gadal;
Ne avis qet, an ingrat! examina memes
A belec'h a teu dezaa eur seurt pinvidiguez.

An eol a bign bep miatia er volz celestiel,
Da zispanç ar sclêrijen d'ar bed universel.
Difua, sav diouc'h da vele, den mortel, emezâ,
An deiz zo grêt d'al labour; ret eo gounit bara.

Me a meus anavezet da raç ha da ligne;
N'aa dout qet eus a voelloc'h condition eguete;
Ar re-ze a laboure. Perac n'er rit-te qet?
Me maus tro'r bed da ober, ha n'en em gièmán qet,

Me ro ar fleur d'ar prajou hac o deillou d'ar goe,
Me ra d'an ed qellida, d'ar frouez beza dare;
Va zellou a rent fertil ha joaüa an natur:
El lec'h ma veli ezom, rant ivaz plijadur.

Bep mintin e tigorân, evel eur marc'hadour,
Ar stal vras eus ar bed-màa dra va fales a aour;
Choas, qemer, me ro gratia; mes sonj trugarecât
An hini zo dreist-oun-me, da Autrou ha da Dad.

Al loar, bep abardaevez, gant e bisach arc'hant,
Qeo caer hac ar berlezeu etouez mil diamant,
A ra cessi ar vacarm a labouriou an de,
Evit rêi plaç d'ar repos ha d'an draoqilhe.

Disqüis, emei, va mignon, ha qemer da repos,
En dro da ty me veillo bremân epad an nos;
Ha mar renqes, dre valeur, interrompi de ûn,
Ha mont en bent adarre, me vo da gompagnun.

An eol a renq e-unan brilla epad an de;
Troubli rai da zaoulagad, ma selles outân re;
Mes, me zo graciussoc'h : mar gra did plijadur,
Ec'h elles, hep accidant, contempli va figur.

Va sclêrijen zo commod. Na meus avi abet
Evit gûelet o luiya endro dîn ar stered;
Betec ar preôn-goulaouyer a lezân de sqeudi;
Divoel,, evel a rân-me, da goncev jalousi.

An astrou all zo sqignet dre bêvar c'horn an êe
Evel goulaou alumet, pa ve tec'het an de,
Da zisqûel d'ar merdead e roujou er môr don,
Ma ello mont, hep danjer, d'e zestination.

Ravisset en em gavân, o velet mouvamant
Hac eqilibr an astrou ebars er firmamant.
Abaoue mê zint orouet, hep cessi eur moment,
Peb-hini a ra e dro, ha dre aur memes bent.

Ma teuffent d'en em stoca ha d'en em arrêti,
Ma vanqfe eur vech memes an deiz da c'houlaoui,
Pebes trubuill en natur! pebes confusion!
Ar bed oll en em gafe sezisset a spouron.

Eur miracl cuntinuel eo güelet ar bed-mà
O chom en e bes picol, hep crevi, na frailla,
Hac én formet gouscoude a bêvar elemant
A ra an eil d'eguile brezel incessamant.

Ruilla 'a ra an astrou, hep coeza diouz an éo;
Ar môr, gant e reversi, a chom en e vele,
An douar ferm a rezist d'an avel a c'hoeza,
Hac an tân cuzet dre oll a chom hep flamina.

Ma coefe eur stereden, ar bed oll ve fraillet;
An tân, ma teufe d'achap, an oll va ambrâset;
Louuqet ar vrô, ma teufe ar môr d'en em dirol,
Hac an ear, ma va tevoc'h, cetu mougust an oll.

Labour am be discoarsi var qement en crouet,
Ha pourmen deus an eil penn da eguile ar bed,
Evit rêi dêc'h da entent ar vertu, an natur,
Ha qement utilite en deus peb crouadur.

Mes piou eo an injiner hac ar speret subtil,
An dorn experimantet, hac ar sculpter habil
En deus crouet an traou-ze? Rac, hep un artisan
Impossubl eo dè bezâ an em grêt n-ucan.

Eur c'hastel caer batisset gant reglennou an art,
Den fur na gredfe avanç a ve grêt dre hazard,
E ve ar mein beneres, ar c'hoat hac an doen
Diazezet, esqennet ha taillet hep dorn den.

Ajustet eo ar c'hampron d'ar vinç a gundu dé,
Ar prenestrou zo placet gant regularite;
Ar gueguin a zo bolzet, lambrusqet ar salon
N'en dè qet grêt an traou ze hep calvez, na maçon.

Ret ê bea insanset evit imajina
N'e zeus den nac imprimet, na scrifet ar Vers-mâ;
Mes eo anê o-unan int coeet var ar paper
Al lou, al lizerennou, ar rim hac ar matier.

Qemerit eur boezelad lizerennou moallet,
Ha aqîllit var plat eur gambr anezo a doi-jet;
Caer ho pe c'hoari'n dinçou er féçon-ze gante,
Biqen tri guer résonabl ne formfet evelse.

Ret eo gant combinéson placi peb lizeren,
Da represanti guerion ha gonde eur phrasen,
Eur bagen, hac eur chabistr, hac eul levr alafin;
Mes ne rér qet qementse hep studi hac injin.

Ar vech genta ma veler eur montr o labourat,
A verq gant precision an hour, an de, an dat,
Dre introdu eun noade a varch var ar c'hadran,
E sonj dêc'h e deus bue hac e ya e-unan.

Mes pa zit d'o digueri, pa velit ar ressort,
Ar chaden, ar balancier, ar mouvamant accord
Etre rodjou qer mibin, ractal ec'h nezavet :
Emân zo eur pez achu grêt gant eun den adret.

Mes na eli eta eun ti, eul levr, eur banduleu,
Bea grêt hep artisan? Piou a ouffe compren
E ve formet ar bed-mân ha qement a veler
Hep artisan, na model, na danvez d'o ober?

Mes, o supposi memes an danvez var ar plaç,
Ha prest an oll materiou; ret ê devina c'hoas
Piou en deus o animet, nac o laqet en trein,
Darn da vont varzu ar fond, darn da sevel d'al lein.

Ar matier, dre e natur, a zo pounner ha lach;
Ma na ve qet remuet, biqen ne deu da flach.
Piou en deus roet deàn ar mouvamant qenta,
Ar form, an direction, ar stum en deus bremà?

Ar mouvamant naturel, pa gommançer finval,
Eo qemer an eon-linen, mont var eon ordinal.
Piou en deus grêt d'an astrou dilezel ar rout-se,
Ha trêi endro d'ar bed-mân, pe ar bed endro dê?

E meur a sans differant o goelân oll o trêi;
Piou en deus determinet e varch da bep-hini?
Piou a ra d'ar bed bale gant qement a gadanç,
Nemedoc'h, ô va Doue! dre hoc'h oll buissanç?

O incredul! dibourvez a feiz hac a sqient;
Ha te a allo bremàn dont abenn da entent
Eo eur speret infinit, eun intellijanç pur
En deus crouet ar bed-mân hac a ren en natur?

D'en em groui a-unan ne zeus capabl netra,
Rac evit en em groui eo ret bea dija;
Ar pez a ve supposi a zoar ha ne zoar qet,
E zoar crouet d'an ampoent ne zoar qet c'hoas crouet.

Mes en rèsonniou qer aimpl, pa na ententes mann,
Gonlen eta eur veach diganet da-unan,
Piou en deus da zigasset, da laqet er bed-mân;
Rac eus da benn da-unan n'en dout qet deut amàn.

Etrezomp, cronadurien, n'en domp qet a viscoas:
Hu ioomp, dec'h ne voamp qet, ha ne vimp qet varc'hoas;
Ne zeus netra er bed-màn a ve qen necesser
Nac a guen bras importanç, na eller ea divoer.

Bremân e zeus daou c'hant vloas ne voas qet en bue;
Qentoc'h ec'h allies guenel, divezatoc'h ive,
En Indea, pe er Japon, evel en Breiz-Izel,
Dindan lezen Mahomet pe scol an Aviel.

Var nicun eus an traou-ze n'en dout bet consultet :
Gant piou-ta, e sonj dida, out-te bet deputet
Da zont da recev bue? rac imajin ervad
Ne voe roet dit ounnes na gant mam, na gant tad.

O incredul! dibourvez a feiz hac a sqient,
Ha te ello bremân dont abenn da entent
Eo eur speret infinit, eur Brovidanç reel
A groue, a gonfera ar bed universel?

Mes ar C'hrouer, emedaut, a belec'h eo-ên deut?
— Arrêt aze, ignorant. Consider eun nebeud;
Deus an oll gurioneou ouma eo or sourcen :
Crouer en oll ne ouffe beza crouet gant den.

Evit compren qement-mân dre eur baraboleu,
Deus an ée bete'n douar supposomp eur chaden
En em zouten maill ha maill bete'r maill huella;
Mes lavar din : ar maill-ze, piou a zalc'h aneza?

Mar leveres en dalc'het en tu benac ouz ere'hi,
Bep tol me a c'houlenno gant piou, nac en pelec'h?
Hac herves a respontı, me c'houlenno ouspen,
Piou a zalc'h ar firmamant memes aziouc'h da benn?

Forcet e vi da anzav eus eur maill principal,
Dre e vertuz e-unan a zouten ar re-all.
Me a entent eun Doue, eur princip souveren,
Eternel dre e natur, ha na zepant diouc'h den.

Al labour a remerqes, noupas an artisan;
Ar bed-mâ a zo matier. Ar c'hrouer e-unan
A zo vertuz ha buez, speret pur ha parfet :
N'en deo na corf, na massif, evit beza güelet.

Eternel dre e natur, ec'h exist a viscoaa,
E pado da virviqen hac a màn en e choaa
Ober evel a garo. An oll, braa ha bian,
A zo conservet gantan : ne zeus netra heptàn.

*Omnia per ipsum facta sunt: et sine ipso factum est nihil, quod factum est.* Joan. Cap. 1.

*Benedicam Dominum qui tribuit mihi intellectum.* Ps. 15.



# EILVET GUIRIONE.

## IMMORTALITE AN ENE.

*Nolite fieri sicut equus et mulus, quibus non est intellectus.* Ps. 31.

Me hoc'h ador, va Doue, hac ho trugareca.
Ha possubl eo ho pe-hu grêt qellies a dra,
Na qement a zispignou evit antretien
Eun dra a zo da yelet qen dister hac an den!

Mes, petra lavarân-me? an den eo er bed-man
Ho parfeta crouadur. Roet oc'h eus deân
Eun ene intelljant, capabl d'hoc'h anaout,
Hac eur galon d'ho carout, ar pez zo guella tout.

An ene-ze, eveldoc'h, a grou mil sônjeson,
A gompren ar virionez, a ajis dre rêson.
E memor, e bolontez hac e ententamant
Eo ho poltret veritabl hac hoc'h imach patant.

Gout a voar examina, doueti, deliberi,
Choas, en em determina; gout a ra preferi
Eun action vertuzua da eun all a zo fall :
Ne veler netra evel er grouadurien all,

Pet micher avantajus, na pet secret util,
Pet calcul, pet instrumant, pet benfeg, pet oustil
E deus forjet an ene, evit ar bljadur
Da imita, da drec'hi memes var an natur!

Poezet a deus an avel ha mezuret an eê,
Arpantet an Ocean, domptet al loenet goe,
Desqet teuzi ar metal ha chench natur ar plant,
Ha troet en e frofit ar pêvar elemant.

Pa deu dei c'hoant musical, hep implija ar vouez,
Var ar c'hoevr hac an oijal e fredon en e éz;
Dre scrit, hep offiç an teod, e convers en peb bro;
Ha bremân ar re varo a gomz gant ar re veo.

Disqet e deus d'al lagad güelet dre ar c'hristâl
Astrou en tu-all d'an eol ha meur a vurzud-all
Invisibl bete vremân. Anfin, gant ar c'hompas
Eus cavet eur bed neve na hanaviet qet c'hoas.

Nae a bed invantion o deua crouet an dud,
E qeit ha na remerqer en anevaled mud
Na gout, na capacite da obar voell na voas :
Ar pez a reont bremân, er rejont a viscoas.

Gaou oc'h eus eta eredi en deus darn al loenet
Rêson hac antentamant, balamour m'o guelet
O soigni o re vunud, o clasq magadurez,
Pe oc'h ober o neizou gant qement a adres.

Ar réson a zisqûelont n'en deo qet o hini;
Mes réson ar Mestr habil a deu d'o c'hundui
Evel eur montr a zisquel sqiant an artisan
En deus-àn grêt, ha nonpas e sqiant e-unan.

Coulz e ve dèc'h pretanti en deus sqiant ar goue
A lèz o greun da goueza goustadic dindanna,
O golo gant o deillou, da jermi er gouàn,
Hac a fleuris adarre d'o abria en bân.

Differant bras eo ober, ha gout perac e rer,
Rac an oll elemanchou, an natur en antier
A ra, mes hep gout perac, parfetamant peb tra:
An den hepqen e-unan a voar perac er gra.

Lezomp-ta al loened mad evel ma aiat crouet,
Pe int o deus eun instinc, pa int-hi n'o deus qet:
N'oun doare. Mes cunduet dre dorn ar Brovidanç,
Ec'h ellont ober traou fur, hep caout intelijanç.

An den memas avichou a ra mil action
Hep consulti e ene hac hep reflexion:
Crafat e benn, remui, hac en em dic'hourda,
Cranchat, frotta e zaouarn, hep gout petra a ra.

Evelse' teu al loened da imita an den;
Mes, dre guement a rèont, e remerqer hepqen
Int corfou grêt dre ressort, instrumanchou fragil,
A ro demp anaoudeguez da betra int util.

Corf an den zo e-unan evel hini al loen,
Eun instrumant d'an ene, evit, dre a voyen,
Remui ha dirija ar grouadurien all
Var bere eo deputet cabiten general.

O caera privilachou a zo roet d'an den!
Ar rêson evit partach, an droat hac an domao
Var guement a zo crouet, hac en tu-all da ze,
Ar faveur preciussa ; an immortalite!

An articl-mâ a broover dre ar metaphisiq,
Gant rêsonniou na eller ober dê nep repliq;
Difficil int da entent d'an nep zo hep studi;
Mes me o laqai amàn ar sclerra ma ellin.

Ar membr an adnirapla, an utilla ezel
Deus an den, eo e lagad. Eones e'r santinel
A vel deus e c'heriden, hep en em diezân,
Qement tra, qement objet a zo endro deân.

An traou na ell qet an doro da douch na da drapout,
Mab al lagad o digass en eur moment d'e gaout,
Hac evel en e guichen dezàn da gontempli
Petra a ell da denna a vad eus peb-hini.

Al lagad, evit bea qer parfet a labour,
D'en em velet e-unan a renc eur mezellour;
Er memes tra, an ene ne vel nemet dre boan
Anes mezellour ar feiz e guenet e-unan,

Gouscoude, evit prouvi e immortalite,
Ne meus souj da implija nemet autorite
Ar sclêrijen naturel, ma vo gueiet patant
Eo ar feiz hac ar rêson accord parfetamant,

Me voar ervad, va Doue, just eo en avoui,
Eus eun distanç infinit etre'n ene ha c'houi;
C'hoai ra peb tra gant eur guer ca heur a leveret :
Dra vo grêt ar sclêrijen, ar sclêrijen zo grêt,

Mes an ene eveldòn a ell en eun instant
Ha concev ha produi en e ententamant
Mil dra extraordinal. Mar chommomt da ober,
Eo n'o deus qet a bouvoar avoalc'h var ar matier.

Allas! ha treid ha daouarn, hostiliou ha danva,
Assambles pe bep eil guech a zo deus e dale;
Ha nemet dre hir-amzer na ell executi
Mil projet a imagin ha mil zonj a deu dei.

Pes labour eun artisan a ve grêt en e benn,
Ha forjet en e speret araue en antrepren.
Ma ve an dorn a yae qer pront hac an ene,
Na ell den imagina nac a draou a rac.

Sònjal ha beprel sònjal eo natur an ene;
Sònjal a ra en difun, ha sònjal dre unvre;
Or, ar zonj a renc beza eun dra spirituel,
Rac. ne goez dindan mi'r sqientchou naturel.

Imaginit eur boultren, eun dra en distera,
Caout a reot gouscoude diou dimansion dezâ :
Eun dindan, eur varc'hoare, eur c'hreizetre'n daou benn;
Mes biqen ze ne guevot en sònjeson an den.

Ar sonj, na sqüer, na compas na ell a mezuri;
N'en deo na bras, na bian; n'e deus na deo, na clei,
Na costez, na paramant, na linu, na vent abed',
Na neb henveldiguez gant qement zo er bed.

An den n'en deo gouscoude qen assur eus netra
Evel eus e sònjeson, rac e remarq a ra
Evel eur verelaouen a vrill en e ene,
Hep james disparessi nac en nôs, nac en de.

Attribui d'ar cervel, d'ar goat, na d'an enpen
Ar facultè da sònjal, ar vertu da gompren,
A zo injust; rac anfin, perac e privet-hu
An troad, an dorn, an elu eus ar memes vertu?

Mar leverit eo commun ar vertus-se d'ar c'horf,
Ar c'hoad, ar mein, an houarn, eur pòd, eur vaz, ur forc'h,
A vo capabl da sònjal, rac corfou int ive,
Ha pa sònjont, a rêson coulz ha c'houi, marteze.

Mes, nan: ne ell qet divoan eus ar gorruption
Eur guenel qer precius evel ar sònjeson.
Ar matier nemet matier ne all da brodui,
Hac ar zònj na goncever matier ebet enni.

Gonir eo, an den a veler egarvt e rêson,
Pa erru, siouas deàn, nep alteration
Er fibrou eus e cervel; rac an ene a cess
E operationou neuze en diavęs.

Ar c'horf a zo vicie, ha nonpas an ene.
An horolach a labour hep ma verq an noade.
An ene a guntinu da gaout sònjou bepret;
Mes, allas! renta rêson aneze ne ell qet.

An habilla organist, mar dirench e ogrou,
E vo faus ha discord an ton a c'hoario;
Pa vez distign ar c'herden, ar violonç zo mud:
En eur guer, hep benfiou ne labour qet an dud.

Mes pa zoc'h qen obstinet da rêi deomp da gredi
Eo ar c'horf, hep an ene, capabl da rêsoni,
Grit eta demp eur machin a vo eus ho fêçon,
Ha communiqit deàn talant ar sònjeson.

Choasit evit e ober an ingredianchou;
Diouc'h ar mauer subtila, grit deàn ressortchou;
Orgamsit aneàn er fêçon ma qerret :
Petra' zisqot-hu deàn, p'o pezo'n achuet?

Gout a rayo, marteze, ober reverançou,
Mont ha dont, cana, dansal ha prononç guirionnou,
Evel ar pompinellou eus ar marionet;
Mes ober deàn sònjal, m'en tou, na reot qet.

Pa vo capapl da entent ar mathematicou,
An dessin, pe al logiq gant e oll reglennou,
Grit din güelet eur machin qen extraordinal,
Me accordo d'ar mauer ar vertua da sònjal.

Ar son hac ar sclérijen eo an traou ar scavân,
An nebeata corporel; mes pa o c'hompârân
Gant ar sònj hac an ene, mi grosser en effet,
An ear livet gant an eol, pe an ear ajitet.

Art an electricite, vertus ar men emant,
Liou ar ros, c'hoes ar parfum, eclat an diamant,
Charmou an eol o sevel, pourpr ar ganevedeu
A zo cras ha vileni etal eur zònj hepqen.

An traou caera er bed-mâ n'o deus talvoudeguez,
Na pris, na realite catz anezo memes,
Nemet a broportion ma zint consideret
Gant fantasi an ene ha sònjou ar speret.

Pa zeo qer pur, qer parfet, qer simpl ar sònjeson,
An ene e orijin, gant muioc'h a rêson,
A zo caeroc'h e guened, ha ze abalamour
An artisan zo noploc'h c'hoas eguet e labour.

An ene a zo ive simpl, immateriel;
Na deus na poez, na lec'het, na figur, nac ezel :
Immortel dre 'gonsecant; rac, nemet ar c'horfou
Ne ellont bea sujet da lezen ar maro.

Ar maro, var a ouzoc'h, eo an destruction
Eus ar substanç corporel, ar separation
Eus ar memprou atrezo; ac'hano concluet
Ne ell an ene marvel, pa na deus mempr abet.

D'ar c'horf ec'h eller trec'hi'hac eun ezel ha daou,
Hep ma ve grêt d'an ene na prejudiç, na gaou.
Ar c'horf a zaminuer, ha noapas an ene :
Oumàn a chom ordinal en e integrite.

Mar boa an den-ze savant, habil ha disqet mad
Qent ma voe trec'het deàn eur vrec'h pe eur vorzad,
E chom gantân, e goude, e injin, e sqient,
Hac an oll habilete en devoa diaguent.

Guelet a rêr tud infirm ha tud estropiet
O caout muioc'h a vemor, delicatoc'h speret,
Eur jujamant solitoc'h, eur rêson muioc'h just
Eguet darn zo divac'haign, corpulant ha robust.

Pa ve ar c'horf o repos eo scàova an ene;
Var diouesqel e zônjou a pign neuze en êe,
Pe e tisqen en ifern; hac hep en em fixa,
Promptoc'h eguet an avel a ra tro ar bed-mâ.

Anfin, pa deu, dre gosni, an den da gaducât,
E màn amzer e furnez hac e avisou mad;
E vemprou a zo gourdet, n'en deus pelloc'h a nerz;
Mes e rêson zo assur, hac e ene zo serz.

Gouda rêsonniou qer sclêr, an neb e lavarfe
Eo deus eur memes substanç ar c'horf hac an ene,
A zo eun den vicius hac etourdi e benn,
Evit gallout diremors, beva evel al loen.

Ar bayanet o-unan e immortalisaa
En o guis an eneou, hac e imaginas
E ranqent deus an eil corf tremen en eguile,
Da vea purifiet qent mont d'an Elisee.

Instruet gant ar rêson, an oll dud ancien
O deus credet e c'haje, gouda maro an den,
En eur vrô all e ene, evit receo eno
Chatimant pe recompanç, hervez e meritou.

Er fond, an dud vertuzus a veler alies
O souffr e hed o amzer miser ha dienes;
Hac ar re detestapla o caout prosperite,
Chanç, boneur hac enoriou etro pad o bue.

Ne aller concilia daou dizurs qer contrel
Gant madelez eun Doue hac e justiç santel,
Nemet ni a supposse e zeus eur vuez all
Evurus d'an dud honest, maleurus d'an dud fall.

Dre eun desir naturel pep-hini a reqet
Ma vo grêt e vouleudi c'hoas goude e zeced;
Hac rêi a ra da gredi dezàn e santimant
Evit beza decedet, n'en deo nemet absant.

Na Doue, nec an natur ne ra netra en vên;
Pa o deus eta gravet an dezir-se en den,
Eo evit rêi da entent an ena na dle qet
Perissa gant ar c'horfou, mes subsista bepret.

O excellanç an ene! n'en dout qet esclaves,
Na sujet da vizeriou ar c'horf a animes;
Pa deu emà da vervel, e chenches a vue,
Pa ve an ty discaret, ar mestr a ya pare.

Cetu eta, va broïs, ere ar résonnamant,
Raucontret diou virionez ha daou dra important:
Da guenta, eus un Doue, Crouer universel;
D'an eil, natur an ene eo bea immortel.

---

*Signatum est super nos lumen vultus tui, Domine, dedisti lætitiam in corde meo* Psalm 4.

# TEIRVET GUIRIONE.

## NECESSITE AR REVELATION.

...... *Eruipit nos Deus de potestate tenebrarum et transtulit in regnum filii dilectionis suæ.* Colosс. 1.

Na scuizomp qet, va brofs, eus en em instrui,
Rac nemet an ignoranç ne ra d'an dud impı
Cazout evel a reont lezen an Aviel,
Pehini eo gouscoude al lezeu naturel.

Mad-oberou ar C'hrouer ha dever ar rêson
A brouv an necessite eus ar Religioo;
Rac netra rêsonaploc'h eguet trugarecât
Ha renta gloar hac enor d'ar zourcen a bep mad.

Pa zeo an den composet e gorf hac a ene,
Eo just e contribufe an oll hac eguile
Da renta, en o fêçon, d'ar Mestr oll-buissant,
Homachou ioterior hac eur c'hult apparant.

Mes ar rêson a-unan ne lavar qet d'an den
Petare cult a dleer d'an Autrou souveren,
Na peseurt sacrifiçou a zo ret d'e galmi,
Pa hor bo bet ar maleür, siouas, d'en offanci.

Ouspen-ze, ar goal exempl, dallentez ar speret
Hac inclinationou ar galon corrempet,
Ahes trec'h d'ar rêson, a ell chench an homach
Eus an adoration en pur huguenodach.

En'qeit ha ma voe lézet an den gant e rêson,
Hep sicour, nac assistanç a revelation,
E voe güelet gant horrol, ouspen en eur c'hontre,
An drouc-speret adoret en plaç ar gûir Doue.

An drouc-speret, dre orgouill, a felvezas deân
Bea egal da Zoue ha parfet evêltân;
An den, dre gorruptiou, a forjas, er c'hontrel,
Doueou hanval outan, vicius ha charnel.

Da oll viçou e galon ha da ro e ene,
E choasas peb a batron, e ras peb a zoue;
Hac evit caout eun excus en e oll disurzou,
E qemeras da vodel exempl e zoueou.

Evelse gant an amzer e voe placet en eê
Ar c'hrim hac e gompliçou, ha dre eun dallento
A zizenor ar rêson, a veljac'h adori
Doueou ne garjac'h qet da loja en ho ti.

Jupiter an impudic, an infam Cupidon,
Venus ar vreg debordet, Mercur, tad al laeron,
Bacchus, patron an deboch, Mars, diaoul ar muntrou,
Hac an oll acceleradet a voe grêt doueou.

Dindan mil figur estranch e voe represantet
Idolou mâl ha femel, darn tud, darn serpantet;
Hae er payan d'en deoulin, evel eun imbleil,
El lec'h un Doue hepqen a hanaveas mil.

Pep Doue da imito a rê d'an hugunot
Bea seul-viciussoc'h, seul-vui ma voa devot;
Ha dre ma rê e bossubl evit gounit an eê,
E creiz goelet an ifern en em brecipite.

Ac'hane e commanças ar supertition
Da invanti mil speç abomination:
Sorcerez, divinerez, ceremoniou vên,
Observançou impudic, sacrifiçou humen.

Ni hon-unan, va broïs, qent me voe annoncet
Ėn hon toues an Aviel, e voa ive plonjet
Er brassa tevalijen eus an idolatri:
Ne voa qet ver an douer sottoc'h eguetomp-ni.

Qement enezen neva ha qement continant
A zo bet dizoloet betec en hour bresant,
A voe cavet hebitet gant ted goe ha sovach,
Na nemet da idolou ne restent o homach.

Darn o devoa eur serpont evit en adori,
Hac e gesse bugale deàn da zevori;
Darn ell voa er c'hîs gante, hao a gave abeg
Pa ve maro en ozac'h ma na lazet ar vreg.

En eur vrô, eur merdeat, pa deuje d'en em goll,
E ve casset e galon beo-buec d'an idol;
El lec'h-all ec'h ordrenet d'an dud yaouanq mouga
O zad, o mam, pa choment re bell da languissa.

Gant mez ha confusion ne greten qet pariant
Eus ol lubriciteou, on ardou indeçant,
Ar praticou infernal a voe imajinet
Gant an dud evit renta enor d'an drouc-speret.

Poan ho pe eus va c'hredi, mes gùir eo gouscoude,
Qement action barbar, qement brutalite,
Qement crim, qement torfet a eller da ober
A voe cavet vertuziou ha grêt dê eun auter.

Estrancha impiete! peguen dibalamour,
Peguen dall, peguer coupabl eo réson an den paour!
C'hoant am be da levarat eo coulz tremen hep-di;
Al loened gant o instinc a zo mutoc'h dissi.

Rolamant eo a zever accord gant e banchont;
Avoalc'h eo difen eun dra, ennes just en deus c'hoant
Da ober dre breferanç, hac evel ma ve grêt,
E zorc'hen a goust dean alies mil regret.

Carout ar mad ne ra qet, cazout an droue a ra,
Blam, hac eur moment goude meuli ar memes tra,
Na james bea contant, cetu eze an den,
Gant ar réson inconstant a zo carguet d'a rêo.

Dre oll e clasq e voneur, hep e gaout en nep lec'h;
Eus eun dra en rejouis, eus eunt all hac en nec'h.
Hirio var rod ar fortun, varc'hoas e ma dindan;
Guenel a ra en daelou, mervel a ra er boan.

C'hoas ma vije ar boneur reservet d'ar vertu!
Mes, allas! peur-liessa ar c'hontrel a erru.
Eur gombat continuel, eur vicher meurbet rust
Eo pratic ar vertuziou ha buez an den just.

Paourente, collou, clénved a deu d'en eprouvi;
Ar bed hac e vaximou a zo eus en tenti;
Hac ar pez a ro deân c'hoas muioc'h a labour,
Eo dompti e voal banchant, e vrassa adversour.

An den a zo er bed-mâ eur roue didronet;
Grêt voa evit commandi d'e siou direglet;
Mes revoltet eo outan ar sujedou fall-mâ,
Ha bremâ, e lec'h gouarn, e renq obeissa.

Ar rêson c'hoas avichou a bretant eo mestrez;
Mes deziriou ar galon a c'holo dei e mouez,
Hac e refus e zelaou qen na vont contantet.
Ar gonsçianç a reproch; mes an drouc e ve grêt.

Ha possubl ve e vije en den qen variant,
Qen diantel, qen follec en e gommangamant!
Sclocras! rac ar C'hrouer a ras peb tra parfet;
E oll œuvrou zo dissi, hac an den n'en deo qet.

An den zo dijeneret eta eur c'houlz benac,
Ha na voar qet e-unan na penos, na perac.
Piou a revelo demp-ni e betore sourcen
Eo deut ar c'heuta dizurs eus an natur humen?

Al loened mud e velân, hac ar bed en antier,
Oc'h ober incessammant bolonte o C'hrouer:
An den hepqen antettet en e revolteres,
Na zelaou deu, na Doue, na consçianç memes.

Piou a reconcilio an den gant e Zoue?
Na piou a remedio da glênvet e ene?
Allas! doun eo ar gouli, an drouc a deu a bell;
Me meus soun bras e bec'het a zo orijinel.

O sapianç eternel! disqennit diouz an eê :
Laqit c'hoas ho crouadur var hent ar virinne;
Sicourit-àn hoc'h-unan da bresanti enfin
Eun homach pur ha parfet d'ho Majesta divin!

Considerit gant truc frenesi a rêson,
Tevalijen e sperat, gouliou e galon,
D'en tenna eus an neant, pa zoc'h bet e Grouer,
D'en tenna diouc'h ar pec'het, bezit c'hoas e Salver.

Ar beden-ze, va broia, a zo bet exaucet ;
Eus e dron celestiel, Mab Doue disqennet,
En deus pronet an ene dre o varo er groas,
Hac instruet ar rêson dre al lezen a c'hrac.

Al lezen-màn, c'hoas eur vech, eo lezen an natur,
D'abord gravet en calon ar c'henta crouadur;
Eun eil güech gant Moyses e voa bet publiet,
Eun deirvet gant Jesus-Christ eo bet sanctionet.

Da dribunal ho rêson en ho calvàn bremâ;
Consultet-hi, mar qeret, evit gout var betra
Eo fontet ar virionez eus ar Religion,
Nonpas avit penetri ar revelation.

Just eo dêc'h examina, rac ne bretantàn qet
Gouoit hoc'h assantamant, qen em ho disqûelet
Ha grêt d'ho rêson memes santout qement preuven
A die rêi dêc'h da gredi lezen ar gristenien.

An implich eus ar rêson emuiqen a gonsist
Da c'hout hac én eo Doue hor Zalver Jesus-Christ;
Hac én a ras d'er pronvi qellies a vurzud,
Anfin, hac én a lezas eul lezen gant ao dud.

D'abord, ne zeus aeb douetanç na ell Doue parlant
Langach an oll dud marvel, pa zeo oll-buissant;
Hac an dud, eus o c'hostez, n'o d'us bet ar rêson
Nemet evit ma eljent receo instruction.

Naturel eo d'an autrou parlant ouz a vevel,
Ar roue eus e sujet, an tad ouz e vuguel.
N'en deo qet injurius qen nebeud d'ar C'hrouer
Parlant ouz a grouadur, qelen a servicher.

Ne eller eta oppos d'ar revelation
Nac impossibilite, na contradiction.
Ne meus ive da brouvi nemet eun dra hepqen;
Eo Doue deut en effet da redima an den.

Var an douar ne erru netra dre accidant,
Dre chanç, na dra avantur; just eo dra gonsecant
Anaout eo ar Brovidanç en deus ho preservet
Bara an oll danjeriou-màn: anes vnac'h oll collet.

An dud a voe gant Doue crouet expressamant,
D'e anaout, ha d'e garet; mes allas! ar serpant
O dallaa, hac e sòojont stourm ouz Doue memes;
Mes, allas! victim int bet eus o dallidiguez.

Mes ar C'hrouer a voezo repari e labour,
Humiha'n drouc-speret ha rêi demp c'hoas sicour.
Infinit eo e c'halloud, leun eo a drugare,
Jalous eo diouz e enor, ne vanco qet da ze.

Me rayo var ar poent-se moyen d'ho contanti;
Mes teulet plê dre avanç: ar rêson ne dle mui
Contesti lezen Doue, eur veach ma parlant;
Ar rêson a dle tevel indubitablamant.

Mes ar feiz, emedoc'h-hu, a bropos da gredia
Mysteriou inconcevabl, ha me ne fell qet din
Contreriz va rê-on, nac ajouti creden
Da draou a zo d'am speret impossubl da gompren.

Coulz a ve déc'h lavaret na gredit netra tout
Eus a guement a velit; rac ne allit qet gout
Penos ec'h ell al lagad goelet ar pez a vel;
Ennes a zo evidoc'h eur myster naturel.

Mil dra zo var an douar a draou commun avoalc'h,
Na ellit qet da goncev : chom a ra ho tiac'h
Da c'hout penos eo crouet ha formet pep-hini :
An natur e deus miret ar secret evIti.

Var rapport ho taoulagad o c'hredit gouscoude;
Perac eta disfiout eus rapport eun Doue?
Ho taoulagad zo tromplus, mes Doue n'en deo qet;
Na ell na bea tromplet, na trompla den ebet.

Speret ar Zent assamblès, ha speret an Ælé
Birviqen na gomprenint qement a voar Doue.
Penos eta ec'h elfe eun den var an douar
Dizolo e vysteriou, na sondi e bouvoar?

Ouspennze : ar mysteriou a ro déc'h da gredi,
Mar dint calz dreist ar rêson, n'en dint qet control dei.
Pa na vel qet ar rêson sclêramant e vent fos,
Var gomz Doue humblamant e tle en em repos.

Eur buguel prest da c'henel, ha c'hoas en côf e vam,
Ma elfen conta deân eus eur vrô nevez-flam
Ha carguet a varvaillou grêt d'eo receo amân,
Ennes a ve, m'en assur, eur myster evitân.

Rêson am be, gouscoude; ha pe ve deut er bed
Da gontempli e-unan en eol hac ar stered,
Hac oll charmou en natur, neuze ec'h enzafe
Em boa rapportet deàn conform d'ar virione.

Allas! me a zo ive c'hoas an devalljen;
Côf ar vam eo an douar a zo eus hon douguen.
Dre ar maro e teuimp da c'henel a neve,
Ha neuze e comprenfomp scléroc'h comzou Doue.

Pe glêvân tud dirêson bremàn o lavaret
Eo re gôs an Aviel evit bea credet,
Hac ec'h eller contesti traou e deu e guer pell,
Na oun pe me dle respont, pe me a dle tevel.

An eol biscoaz hrillantoc'h ne voe e scléryen,
Gouscoude eo er c'hosse eus er grouadurien;
Lavaret a reot-hu eo re bell diouzoc'h
Evit gallout assuri e sclerre ac hanoc'h?

An Aviel zo ive scléryen en ene,
Doctrin en oll vertuziou, ha levr ar virione;
An traou zo merqet ennàn, caer o deus beza côs,
Pa voant guechal averet, n'eo dint qet breman fos.

C'houi hachetud dirazoc'h, supposomp ani bloaszo,
A bossed eur gommanant a feiz vad en ho pro;
Hac én e ve dereat dont d'e gontesti déc'h,
Var digare eus re bell aboe ma màn genéc'h?

Seul-gossoc'h eo ho toman hac ho possession,
Seul-lejitimoc'h ive eo ar brescription,
Dreist oll pa oc'h eus iitrou hac obtenet setanç
Var ar re o deus clasqet troubli ho jouissanç.

De-memes en Aviel, seul-vui eo ancien,
Seul-vui e verit ive creanç ar gristenien;
Seul-hirroc'h ma zeu padet he ma pad e zoctrin,
Ha seul-patantoc'h ive e veler eo divin.

Ne zeus artiel er Gredo n'en deo bet contestet
An eil goude eguile gant an heretiqet;
Mes gant o autetamant int tremenet pell zo:
An Aviel zo chomet hac ar memes Credo.

Peb neveuti zo eur c'hrim en doctrin an Ilis;
A bep amzer e veler chasseal deus e c'hreiz
Pinu henac en e c'hreden e alt ras netra,
Pas eur guer, eur syllaben, memes eun *iota*.

Maleur, eme'n Abostol, mallos d'an den impi
A brezeg eun Aviel differant d'an hini
A meus-me prezeguet dèc'h; ho preveni a ràn,
Ha pa ve eun æl memes, na gredit qet deàn.

Mes perac, a replico amàn tud insolant,
Ne deu qet Doue breman e-unan da barlant
Eus peb-hini ac'hanomp, evel me ras goechal?
Rac ne zeus den obljet da gredi eun den all.

Evit respont en daon c'her: Goulennomp digante
Hac én a gontrevener da urzou eur Roue
Pa na zeu qet bevench en e bersonach propr
Da gomz en particulier eus peb-hini e bobl?

Eur rum tud a zo hirie, he varc'hoas eur rum all;
Mar car peb rum pretexti eun digare qen fall,
Ar prinç eta a renco bea bemde en hent
O colporti e urzou hep repos eur moment?

D'ar Gonvantion e cafac'h e va re a fatiq
Ma ranqfe en em dransport e bez en peb districq,
En peb bourg, en peb famill, var ar meaz hac en qœr,
Da notifia dezo qement decret e rêr.

Mes, salocras, eur Roue evel eur Republiq,
O deus en peb tribunal officerien jurdiq
Da intime o urzou d'ar rest ar sujedet :
Maleur neuze d'an hini n'o executo qet.

Er fêçon-ze, Mab Doue, qen quittât ar bed-man,
En deus choazet ministret carguet da bublia
Ar maximou important eus ar zilvidiguez,
Hac urz d'an oll da zelaoü avel Doue memes.

Ar soumission, ar respet, ar memes deferanç
Dleet d'al legislatour, e zo, en conscianç,
Dleet d'ar re zo ive carguet eus e urzou,
Pa zeo gùir ne lebouront nemet en e hano.

Done zo oll-galloudus, hac a ell, evit gùir,
Parlant ouzoc'h e-unan, hoc hervez ho tezir;
Mes goulen ze zo injust, eur veach ma ouzoc'h
Eo deus e bers assuret o parlanter ouzoc'h.

Avanç, n'oc'h eus neb oblich da gredi an dud all,
Eo disclêria d'ar publiq oc'h eun orjinal;
Rac nac e rapport bemde na selaouit-hu qet,
Hac a gredit gouscoude, hep o beza gùelet!

N'oc'h eus grêt nemet clêvet histor Spagn ha Brô-Saoz,
Ha biscoas n'oc'h eus credet ec'h ellent beza faus.
Rêson oc'h eus; nes ive ne zeus histor abet
Credaploc'h eguet hini Legislatour ar bed.

Remerqit pebez urz caer zo er grouidigeez!
An eol, tad ar sclêrijen, o rèi an deiz bemdez;
Al loar d'é mouvamanchou na vancas qet biscoas;
Ar stered er firmamant attest eur C'hrouer bras.

Gûelit ar pêvar sêson o c'harzu en o foent,
Hac o laqat produi peb tra, hervez o hent;
Anfin, sellit endro déc'h, peb tra a brouvo sur
Eun artisan oll-buissant, Crouer an oll natur.

---

*Fidelis sermo, et omni acceptione dignus: quod Christus Jesus venit in hunc mundum peccatores salvos facere.* T. 1.



# PEDERVET GUIRIONE.

## DIVINITE AR RELIGION GRISTEN.

*.... Magnum est pietatis Sacramentum, quod manifestatum est in carne;.. predicatum est Gentibus, creditum est in mundo* 1. Tim. 3.

Ne zeus netra da gredi er bed universel,
Mar deo ar Bibl supposet ha faus an Aviel.
Mar domp tromplet er poent-se, eme sant Cyprian,
An neb en deus hon tromplet eo Doue e-unan.

Daou bobl privilejiet a ra profession
Da gredi eo revelet o diou religion.
An titrou a bresantont a zo incontestabl;
Eun niver zo a distou, hac oll irrecusabl.

An daou bobl-màn, en effet, evel o diou lezen,
Ne dlefent beza contet nemet unan hepqen,
Pa zeo guir an eil lezen n'e deus qet abrojet
Totalamant ar guenta, mes perfectionet.

An assamble general eus an oll gristenien
Eo ar furra portion, ar savanta loden
Eus e oll dud ar bed-màn, hep contestation :
Biscoas n'o deus meritet qen reputation.

De-memes ar judevien, qent egnet ar re-mâ,
A voe, deus tud o amzer, ar judicussa ;
De-memes, diveztoc'h, test an Tadou Santel
A-unan e deus fontet maxim an Aviel.

Al levriou religius, scrifet gant Moyses
Ha re an oll Brofetet a zo c'hoas en hon touez,
Hep falsification conservet gant respet
Abaoue pévar mil bloas dre bévar c'horn ar bed.

En daouarn ar judevien evel en hon re-ni
E maint conform de velet. Impossubl eo prouvi
E ve ganemp na gante chenchet eur guer hepqen :
Var ze ne zeus etrezomp reproeb abet agren.

An oll ilizou christen, evite da vea
Var meur a boent disaccord, o deus ar memes tra
Conservet fidelamant ar pêvar Aviel
Evel ma voent recevet digant ân Ebestel.

Ar Sacramant adorabl hac an Avielou
A voa referet dezo ar memes respejou
Gant ar gristenien guenta. Eun torfet e vijo
Alieri, na profani, na livra aneze.

Ma vije, nac ajoutet, na supprimet netra
Er pêvar Avieler, lavarit demp eta
Gant piou, pelec'h, pea goulz, na penos en lhs
N'e deus-hi qet abretoç'h santet an artifiç?

An Ilis eo va goarant, eme sant Augustin;
Anes e autorite, nac en levriou divin,
Nac en Aviel memes, n'em be creden abet;
Mes var e c'homz, impossubl eo din bea tromplet.

Mar doc'h bremàn rèsonabl, bezit, mar plij ganéc'h,
Ar gomplesanç d'am selaou, ha me zisqûelo déc'h
Na ellit qet, gant justiç, supposi e ve fos
Nac an Testamant nevez, nac an Testamant cès.

Ar Bibl eo an archivou general eus ar bed,
Histor an Tadou qenta hac ar Batriarched
Abraham, Isaac, Jacob hac e zaouzec bugael,
A bere eo sortiet ar bobl a Israël.

Al lèvr-mà eo an depot hac ar proces verbal
Eus ar miraclou public hac extraordinal
A eure a bers Doue Moyses hac Aaron
Da zelivra o breudeur eus daouarn Pharaon.

El lèvr-màn eo relatet hano ar famillou,
Ar partaj grêt entrezo, urz ar sacrifiçou,
Tenor an offiç divin, ar goueliou annuel,
An droat hac ar c'hustumou civil ha crimnel.

Remerqit, en eur dremen, penos an traou-màn tout
A voe fontet en memor hac evit rêi da c'hout
Ar burzudou estonus a voe grêt gant Doue
Evit tenna ar bobl-mà eus e gaptivite.

Peb gouêl bras, peb reglamant, peb institution
En em rapport d'ar miracl a voe'n an occasion
Eus o etablissamant; ha dre ar rèson-se
Nâ ell den anzao eur poent a recus eguile.

Mar doc'h eta antétet da revoqui en douet
Rapportjou miraculus an Israëlitet,
Eo qercoulz dêc'h, en daou c'hir, protesti a vremâ
Biscoas pobl a' Israël ne zeus bet er bed-mâ.

Goab a vo grêt ac'hanoc'h; mes hoc'h extravaganç
A ve insupportaploc'h, ma teufe deoc'h avanç
E ve Doue incapabl da ober nep burzud:
Mar doc'h fur eta, cedit gant testeni an dud.

C'hoec'h cant-mil den, hep conta an oll dud ancien,
Ar graguez, ar vugale, a ya eu eûr vanden
Gant Moyses d'an desert, hac a zo, a gredân,
Teston avoalc'h da guinnic d'an den incredula.

Daou pe dri den, marteze, pa vent bas a speret,
A eller c'hoas da drompla: mes n'en deo qet êaet
Trompla eun niver qer bras a velas alies,
Hac a attest assambles miraclou Moyses.

Ar pez zo remercapla, ar Profet a scrifas
An traou, dre ma erruant, ha memes var ar plaç,
Hac o lennas alies d'ar bobl oll assamblet,
Evit na vije pretext a ignoranç ebet.

Hac e vije ar zant-mân an trompler ar finna,
Gant a oll finesseou, impossubl voa dezâ
Rêi da gredi da eur vrô, d'an oll, bian ha bras,
O deus guelet ha clêvet traou na veljoot biscoas.

Penos da c'hoec'h-caot-mil den gallout persuadi
O deus guelet en Egypt nao goalen a gasti
A extermin Pharaon hac e oll sujedet,
Mar deo gwir ne anduras Pharaon domach ebet?

Var droad o deus, emezo, treuzet fonç ar Môr-Ru;
Ar mân hepqen o bevas daou-uguent bloas diouch-tu.
Eur goabren o rêne hac eu deiz hac en nos.
Penos o deffe credet eu treou-ze, mar boant faus?

Maro int gant ar sec'hat, hac evit o recour,
Moyses deus eur garrec a ra sailla an dour.
Côs ha yaouanq ec'h evont eur ar memes sourcen;
Eun avantur qer public ne deo qet eur fablan.

Doue, e creiz ar gurun, a ra entent e vouez;
Divar menez Sinaï, tout en e c'hlêvont frès,
O publia e Lezen: ne gollout qet eur guir;
Ret e vijeot oll sorcet, ma o'en deo qet se guir.

Mes qement a dud sorcet a zo marvaillou all,
Ha marvaill evit marvaill, e ve ret beza dall
Imajina eur voyen a zo impi ha foll,
Evit contest miraclou attestet gant an oll.

Ne avancin qet hirroc'h, rac va intantion
N'en deo qet ober amân eun dissertation.
Hac ar pez, ispicial, a zisplij muia din,
Eo rancout qen alies rei dêc'h an demanti.

Mar qerit lenn hoc'h-unan gant eur speret posot
Levriou ar Scritur-Santel, e vezot didiomplet:
Ne remercot qet eno langach an trompleres,
Mes langach ar virione hac hini ar furnes.

Dalc'hit da examina ha lennit pen-da-ben
Doctrin an Hebreanet, hac e velot ouspen
Ne zeus qet eur figuren, na memes eur chabist
Na gundu directamant da lezen Jesus-Christ.

6

Emâ just eo an alc'hoez a zigor hac a zer
Intelljanç ar Scritur : hep emân ne veler
En traou zo profetset na suit, na sclêrijen;
En deffot anzav emân eo dall ar judevien.

Aufin, an ton, al langach, ar maximou, ar stil
Eus al levriou revelet, a ra güelet facil
En deus ar memes Speret dictet an dinu lezen,
Hac eo an eil necesser da explica eben.

Confrontit an Aviel gant ar brofessiou,
Oll sacrifiçou Aaron gant ar gouir Mysteriou,
An Testamant ancien gant an hini Neve :
Impossubl eo dêc'h doueti na vent ouvrach Doue.

Daou vil bloas qent ma c'hanas Mab Doue, hon Zalver,
Ar Brofetet a verqe en termeniou qer sclêr
E vuez hac e varo, e c'hloar, e bassion,
Ma zeo ret a parlantjent dre inspiration.

A bell lezen Moyses, a dost lezen ar c'hraç,
A annonç en peb pajen ar memes Messias :
Ounnes dre figurennou a roe demp avis
Ec'h arruje, hac oumân e disqûel gant ar bis.

Mes fin zo d'al lezen gôs : ne ve qet davantach
Dirac ar realite ezom eus e imach.
Mudal a ra an ecleo, pa ve tostêt ar vouez,
Pa deu an eol da bara, ar squeud a dispares.

An donidiguez divin eus ar Verb eternel
E deus evit testeni miraclou qen reel,
En qer braz nombr, qen anasd, ma forçont ar réson
Hac an natur estonet da anzav int gûirion.

Ar miraclou-màn ive ne vent qet operet
Diou pe deir gûrch hep muiqen en coach hac en secret,
Mes bemdez publicamant, hac en presanç ar re
A garje o c'hontesti, ma vije possubl dê.

Er guær a Jerusalem, ha partout tro var dro,
Hor Zalvar, hed e vuez, a eure burzudou;
Hac a Zisqibien goude, armet eus e bouvoar,
Ne rejont qet nebeutoc'h dre oll var an douar.

Millionon merzerien, eus peb brô, eus peb oad,
Ha tud ar re savanta o deus scuillet o goad
Qent renonç da Jesus-Christ; racqer sclêr hac an da
En a bersonach santel o velent un Doue.

An den, gant e oll rêson, ne voar qet da betra
Attribui ar vizer a andur er bed-mà,
Na gout pelec'h e zayo, nac a belec'h eo deut.
Allas! deus ar virionez ne vel nemet ar sqeud.

Mes Doctrin Salver ar bed a espliq d'ar rêson
Hor maleur orijnel, ar pris eus hon rançon,
Excellanç hon eneou, planeden hor c'horfou,
Natur an Divinite hac hon oll deveriou.

Commandi a ra peb mad, difen a ra peb droug;
Ar recompanç a bropos, ar bunition a zeug;
O diou e zint eternel: peb tra a vo poezet,
Eul lom dour roet d'ar paour, eur gomz vên proferet.

Eun disqibl da Vab Doue a dle douguen e Groaz,
Renonç dean e-unan, carout an neb en caa,
Renta'r mad evit an droug, rêi memes a vue
Evit bini a nessa, pa vu necesser ze.

Biscoas orgouill ar speret, na panchant ar galon
N'o deus ellet invanti eur seurt Religion.
Ar den, goude ar pec'het, a zo re gizidic
Evit, enes graç Doue, el laqat en pratic.

Deus an eil penn d'eguile, pa velàn-ta ar bed
Soumettet d'an Aviel, chrochet, convertisset,
Gant daouzec den, nonobstant ar c'hiq hac an natur,
E velàn dorn ar C'hrouer o rêu er c'hrouadur.

Da ober an tol caer-mâ, n'o deus an Ebestel,
Nec armeou, nac arc'hant, na talant naturel.
Mar senter diouz o c'homzou, anzavomp ar burzod :
Un Doue, dre o guinou, a gomze diouc'h ee dud.

Ne voe promettet dezo, n'o deus recevet qen
Nemet trubuill ha croasiou eus ec eil brô d'eben;
Mes, en despit d'an ifern, d'ar bed ha d'e valiç,
Dre o goad hac o doctrin e fontont an Ilis.

An Aviel zo clêvet hac en Nord hac er Sud,
An idolou discaret, an oraclou zo mud;
Rom anfin e zo christen, hac e impalaer
A vel trec'h d'e armeou daouzec pesqetoer.

Pa gomzont, int comprenet en qement longach zo;
Pa gueront, int ententet memes gant ar maro.
Ar sqeud anê, o tremen, a rent yac'h ar re glàn,
Ha betec an ærouant dezo a reuq doujan.

Gouscoude e protestont d'an oll a vonez huel
Int o unan pec'herien, tud paour ha tud mortel.
Dre c'hraç Doue, emezo, hac en hano Jesus,
Nonpas dreizomp hou-unan, e zomp qer galloudus.

En porchet Templ Salomon me val Pêr arretet
Gant eur paour : biscoas camed na pas n'en devoa grêt.
« Na meus nac aour, nac arc'hant, eme Pêr da rêi dit ;
« Mes sao, en hano Jesus, divac'haign var da dreit. »

An œuvrou miraculus hac extraordinal
A rê Paul ha Barnabas, a roas da sònjal
D'an dud e voant daou Doue. Dija e proposer
Offr dezo eur sacrifiç ha sevel eun auter.

Petra' rit-hu, emezo, tud foll ha diavis,
Renta d'ar grouadurien enor ar sacrifiç !
Da brezeg ar gouir Doue omp deut en ho presanç;
Crouet, prened oc'h gantàn ; roit deàn hoc'h ezanç.

Dre ar memes burzudou, o deus, o disqibien,
Perpetuet an Ilis, astennet e domen,
Miret e Sacramantchou, ha gant fidelite
Conservet bete vremàn an depot eus ar Fe.

Nan, nan ; na ell qet Doue na presta e hano,
Na cedi e buissanç da laqat hon deceo
Dre dud qen religius, dre viraclou qer selêr,
Dre eun doctrin qer parfet, nac epad qent amzer.

Petra oc'h eus-hu bremâ da replica d'ho tro?
Eu em glêm a reet-hu eus fin d'ar miraclou?
Ha pa na velit peiloc'h hini grêt gant Doue,
E zoc'h tentet da gouza en incredulite !

Ah ! petra leverit-hu ? ne ra miracl abet !...
Piou e'n den var an douar n'en deo en em gavet
Coulz pe goulz eus e vuez en risq da berissa,
Anes eun espeç miracl zo deut d'en delivra ?

N'en deo qet da gontanti curiosite an den
E ze Doue implija e c'halloud souveren.
Ma teufe ar miraclou da vea re gommun,
Ne raent impression var daoulagad nicun.

Dre ma zeo eur tallentez, e teu't da admira
Pêvar-mil den en dezert bevet gant pemp bara,
Hac ar bed oll conservet ha austantet bemde
Dre eur mirach cuntinu, den ne ra vân a ze.

Doue-ta en deus sônjet difunt ar pec'her,
Ha disqûel ar virionez a amzer da amzer,
Dre œuvrou dreist-naturel, pere, pa veat prouvet,
Evurus neb o c'hredo hep o beza güelet.

N'en dea qet ar miraclou qen rar a sônjfe dêc'h;
Bac na veler plaç devot frecantet en nep lec'h
N'o deve ar miraclou roet occasion
Deus o etablissamant hac o erection.

Mes daoe seurt a remerqer operet gant Doue :
Darn a ra en e goler, darn all dre garante,
Dishanaout e asistanç eo micher eun ingrat,
Ha resista d'e dohou, hiai eur selerat.

Oh! nac a dud a veler obstinet, bete'r poent
Na den, na Doue pelloc'h ne fell dê da entent!
Eun qiver a viraclou a velas Pharaon,
Hini enô gouscoude na douchas e galon.

Miraclou a c'houlennt? Mes ez pe nao bloas zo
Ema'r voalen a gastis astennet var ho pro;
Hac hoc'h obstination, siouas, beto vremâ,
Eo deza an oll miraclou an êpouvantapla.

Ar bed a vel gant eston ar boan a guemeret
Evit beza maleurus. An oll a zo tentet
Da lavaret eo coezet mallos Doue var Franç.
Ha n'en deo qet ar re-ze miraclou a venjanc?

Acharnet ouz an Ilis, e carrac'h a dispen
A guichen ar men qenta. Gouscoude birviqen
Na deuot a benn d'e discar, rac, dre eur miracl all
Doue, fidel d'e gomzou, a zo eus e divoal.

E cretz an debordamant eus a bep seurt viçou
A zo deus e attaqi hac a attaq d'e zro,
Goezet ha disenoret gant darn e béleyen;
Ha n'en deo qet eur miracl a zo eas ho zouten?

Puissanç ar rouane, otorite ar bed
A ell varia, siouas, test ar pez a velet
Arruet en ho contre Caer zo politica,
An oll lezennou humen zo sujet da faya.

Mes an Ilis catholiq ne deus qet trivilet;
Fidel d'ar memes docirin, biscoas n'a deus dictet
Gourc'hemen pernicius, na decision contrel:
Ret eo e ve cunduet gant ar Speret-Santel.

Abaque trivac'h-cant vloas betec an heur bresant,
Ordinal persecutet ha bepret triomphant,
E sa d'e adversourien verifia bemde
Pronostic an Aviel, promesse Mab Doue.

Me a'r goarant, emezàn, an Ilis, va fried,
E d'eo evit fondamant ar roc'h hac ar garrec;
Oll buissanç an Ifern ne drec'ho qet varni;
Beta fin an amzeriou bepret me vo gauti.

Cessit eta, tyrantet, rac poan gollet ho pe
Esse beuzi an lìis en goad he bugale.
Ar goad pur-ze a squîllit eo ar greun bac ne had
A boblo c'hoas an douar eus a gristenien vad.

Caer en deue an avel foll hac ar môr tourmenti,
Bag Pêr na rai qet naufrach. Pa deuyo da galmi
Reuz ar bersecution, e tiscoelo e fenn
Evel an eol pa zispac demeus a eur goabren.

James an eol beniguet ne baoues da vrilla :
El lec'h ol e ve savet pa ve cuzet amâ.
Ar Feiz, evel an astrou, caer zo en em appos,
Eclipset en Orient, a sqeud en Anter-Nos.

Commanç a eure para en Asi, en Afriq,
Ha bremâ eus an Europ e ya d'an Ameriq.
Deus a Franç e tremeno marteze en plaç all,
El lec'h ma vo recevet ha gant frouez ha gant mell.

Pourmen a ra e flamboes dre bêver c'horn er bed;
Deus e sclêrijen divin pa na brofiter qet,
E dilez er bec'herien ec'h abandon o brô :
Divoallit, va broïs paour, ne ve arru ho tro.

Ar pastoret-se memes oc'h eus forbaniset,
A zo gant ar Brovidanç, marteze, destinet
De gass hano Jesus-Christ etouez ar bobl payen :
Ahes maleur eur vro a ra boneur eben.

Justiç Doue a-unan gant e viserlcord
A lez darn ar bec'herien de berissa er port,
Hac a bourvez asistanç d'ar re zo er môr bras.
Adoromp e oll-buissanç ha menajomp o c'hraç.

Piou a lavarje demp-ni deg vloas zo tremenet,
Neuze c'hoas, en apparanç, a voamp Catholiqet,
E vije, abars nebeut, grêt ouzomp eun difen
Da veza, da gaout memes an hano a Gristen!

Cetu ni rentet eno, ha guir ne leverer.
Allas! hac a nebeudou en em accustumer
Da dilezel praticou ar gûir Religion
Evit heuill neventiou impi ha dirêson.

Entretant an drouc-speret a avanç e labour;
Caout a ra tud d'en selaou, ha darn all d'en sicour;
Dre ha da ar goal exampl, alouas, a c'honeeo,
Ha pa dilezimp Doue, Doue hon dilezo.

*Vidit Dominus, et ad iracundiam concitatus est : et ait : Abscondam faciem meam ab eis..., Ipsi irritaverunt me in vanitatibus suis, et ego in gente stulta irritabo illos.* Can. Moy. Deut. 32.



# PEMPET GUIRIONE.

## REFUTATION AR VÈLEYEN SERMANTET.

*Si autem Ecclesiam non audierit, sit tibi sicut et nicus et Publicanus.* Math. 18.

TRISTA generation, va Doue, eo oumã!
Goechal, ferm ha courajus, ar gristenien guenta
A yê d'ar verzerenti, qent supporti biqen
Chench an disterra articl eus an doctrin gristen.

Bremàn en e ranverser adal e fondamant,
Ha gouscouda d'e difen nemeur n'en em breaant.
An oll a vev disourci, hep na feiz, na lezen,
Bete ma ello divoal peb-hini e voyen.

Ear bêleg touer benac a lezer c'hoas er vro
Da ober e abostol ha da goll eneou;
Mes grai evel a garo, sqüiza raer gantàn;
C'hoant zo da laza ar c'hi, hac er fond e mã clàn.

Amâ en ho cortozen, béleyen sermantet :
Poent eo réi déc'h eur guentel; ma na brofitit qet,
Ar bobl fidel, marteze, a brizo va selaou :
O interest eo gouzout gant piou a mâ ar gaou.

Pa voamp-ni ouz en em glèm ec'h attaqet ar Fe,
C'houi bretanta, er c'hontrel, bremâ e divija
Mui a lustr hac a enor, hac e voa'r barados
Digor franc, gant m'ho pije peb-hini eur barros.

Mes avoui a renqit, en ho confusion,
Mar mâ ar schism en liis hac ar viç var an tron,
Ne zeus den caus nemedoc'h, hac a fin ar c'habal,
N'en doc'h qet guelloc'h trettet eguet ho preudeur all.

An ignoranç, an ourgouill, ar goall gomportamant
O deus dallet ac'hanoc'h da ober ar serment.
D'abord oc'h bet regalet, meulet, salariet,
Ha bremân oc'h miserabl, rebutet gant ar bed.

An dud honest, gant réson, a deu d'oc'h evita,
An dud fall d'ho pouffont, gouda c'hoas ho trompla,
Hac ho conscianç bendez a zo ouz ho piçat.
Trista désolation! insupportapla stat!

Ne rit pelloc'h eur c'hlerje, nac eun urz distinguet;
Ne zouguer d'ho caracter nac enor na respet;
En un ilis pollues, mar grit fonctionou,
Ne gonfier qet ennoc'h menies ar registrou.

Da annonç hoc'h officou ne zon mui ar c'hleyer,
Qer bras eo ar gasoni, gement e tetester
Batee ar fals meulendi a rentit da Zoue,
Aufit, gant ho soutanen na diit mui bale.

Evel pa va mez anzav ar Mestr a servichet,
Oc'h obliget da zouguen en coach hac en secret
Corf precius an Doue, hep na croaz, na letern,
Pa ho po, dre sacrilach, lavaret an ofern.

Demp-ni e va d'an em glêm; mes dêc'h-hu, saleeras,
C'houi dle tremen dre eno, pa oc'h eus grêt ar choas
Hac al le da accepti, hep reservation,
An oll decrejou impi eus ar Gonvantion.

O' Jesus, oll adorabl, mar deud da renta
Dirac ho Tad eternel piou benac er bed-mâ
A rusio en o servich, petore trêtamant
D'ar bêleg a renonç dêc'h memes dre eur sermant!

Ne dlefen qet mont hirroc'h da brouvi grevustet
Eul le qen abominabl; gouscoude, mar qeret,
Me a offr da exposi sclêroc'h ar guestion
Dre boez an autorite hac an discussion.

En eun affer Important, maxim an oll dud fur
Eo qemeret ar barti a zo muia assur,
Ar barti lejitima, an hini adoptet
Muia generalamant en scol an doctoret.

Ma vijac'h en em reglet gant ar memes prudanç,
Ho poa güelet ar sermant refuset crenn en Franç!
Gant cant Escop ha trêgont, gant ar muia mouezioù,
Hac an niver habilla eus bêleyen ho pro.

D'an nebeuta e tleyec'h consulti levriou mad,
Goulen avis tud savant, heuill exempl ho Prelat,
Sônjal ho poa promettet en ordination
Peb fidelita deân, ha pep soumission.

Ne zeus nemet eo Doue, ar Feiz hac an Ilis;
Mes facil eo dêc'h entent ma elfe tud Paris
E reformi hep daou vloas dre acton fantastiq,
E va güelet, hep dale, un Ilis hep distriq.

Cesar en deus e zomen, an Ilis e bini;
Droat an eil var eguile na dle qet usurpi.
Ar stol a zo d'an Ilis, da Cesar ar c'hleze;
Emân a rêu ar c'horfou, hac eben an ene.

Salver ar bed a roas hepqen d'an Ebestel
Ar presidanç en Ilis, an dalc'h spirituel,
Ha da Bêr an alc'hoeziou, ar garg hac ar sourci
Da c'houarn ar bastoret evel er bergeri.

Ne allit qet ignori emâ'r memes pouvoar
Gant e oll successoret bepret var an douar;
An Esqibien zo bremâ en plaç an Ebestel,
Hac ar Pab e plaç sant Pêr, viqel universel.

Ar Pab eo eus an Ilis ar men foodamantal.
Inutil eo dêc'h essa batissa var eun all.
An Ilis eo'r güinien, ar Pab eo ar souchen;
Ar branq distag ac'hane ne ra mui pourseven.

Ar Pab hac ar Preladet a form an Tribunal
Infayabl eus an Ilis. Ar poliç general
Q deus eus ar gristenies; dezo e referer,
Pa ve abus da lemel, ha reform da ober.

En hent ar zilvidiguez, hep risq d'en em drompla,
Dre ar rout o de'o merqet an oll a dle marcha;
Rac dezo eo promettet, pa gomzont a ur vouez,
Ar Speret a virionez, a nerz hac a furnez.

Dezo eo ec'h apparchant ober ordrenançou,
Instrui publicamaat, accordi dispançou,
Delegui ar bastoret, hac ordren gant justiç
An implij zo da ober eus madou an Ilis.

Dezo eo ec'h apparc'hant proaonç var ar vœaçou,
Sqei an excumunuguen, regli an offiçou,
Interpreti ar Scritur ha fixa ar greden,
Furmi o bergeriou ha choas o bêleyen.

Eun Escop a zo galvet evit eun dioces,
Eur Person da eur barros, eur Bêleg da gôvea;
Ne ellont qet exerci, anez an depri mat,
Ar re-mâ eus o Escop, an Escop eus ar Pab.

Evit bera grêt Bêleg, n'en doc'h qet c'hoas Pastor;
Ha pa errafac'h eno, antreit dre an nôr,
Ha dre approbation ho superioret,
Nonpas dre election eur c'hlub huguuodet.

Biscoaz decret an divors n'en deo bet eur rêsôn
Da eun den da gaout diou vreg; nac hoc'h election
Ne ro qet dêc'h qanebeut en droat da sourcial
Deus parros hoc'h amezêg, nac eus dênved re-all.

An Ilis eua ho recev en renq e bêleyen,
Da certen fonctionou ho teputas hepqen
Evit eur certen amzer hac en eur certen lec'h;
Na dleyac'h qet mont birroc'h, pa na bermetté dêc'h.

Ne ro qet e alc'hoeziou hep reservi an droat
Da reclami adarra evit rêsonniou mat;
Ha pa zoc'h en e c'hever coupabl a drahisun,
E lanç ive'n hoc'h eneb an interdiction.

Eur béleg goal renommet, mar der d'e oferen,
Ne bec'her qet, ha memes, pa ro an absolven,
E absolven zo valid, e qeit ha ma consant
An Ilis e approuvi; mes nonpas aotramant.

Ar c'hâs a ro dour yac'hus hac a zalc'h da redet,
Pa ya betec ar zourcen; mes gout avoalc'h a ret
Pa ve distro ac'hana, e chom da zizec'ha :
Inutil eo déc'h goulen diganta da eva.

An Ilis eo ar zourcen, ar béleg eo ar c'hân;
Mes ar béleg separet dra e le e-unan
Eus communion an Ilis, adieu d'e bouvoariou;
Ne ro mui dour a vuez; mes hini ar maro.

An affer zo decidet : Rom a verq en e bul
Eo hoc'h oll fonctionou pe sacrilech, pe nul;
Eo ho constitution carguet a heresi,
Ho mtoister schismatiq, hac ho serment impi.

Na c'houi, nac ar fos esqeb o deus ho teleguet,
Nac hini ar véleyen o defe ordrenet,
N'en doc'h netra en Ilis : noc'h eus commission
Nemet abeurs eun decret deus ar Gonvantion.

Hoguen, na puissanç civil, na neb galloud humen
N'o deus bet var an douar droat da rôi absolven;
Ét eo ar Gonvantion eta caiz re-vnan,
Rei déc'h eun autorite n'e deus qet e-unan.

Na Sinagog ar Judeo, nac ar Senat Romen,
Nac Areopach ar Greç, n'o deus grêt Esqibien;
Gouscoude en o amzer, hac en despet daza,
E voe foutet ar c'henta Ilisou eus ar Fe.

Diadan lanç an tyrantet, hac hep o c'honaulti,
E conferet an urzou, e voa ret deputi
Ar Bastoret d'ar c'houlz-se, evel a lenn an oll
En Actou an Ebestel, e Lizerou Sant Pol.

Hierarchi an Ilis hac e oll degreou
A so qercoulz revelet evel ar mysterinu.
Refus credi ar re-mâ, eo bea heretiq,
Ha dishanaout ar re-ze, eo bea schismatiq.

Eus ar schism d'an heresi ne zeus nemet ur pas,
Hac ac'hane d'an ifern e zeus nebeutoc'h c'hoas :
Unan a zistruj ar Feiz, un all ar Charite.
Na zeus qet a varados hep an diou vertuz-se.

Ne ouffen a guement-màn cita dèc'h güell garant
Eguet ar Scritur Santel hac ar C'honcil a Drant.
C'houi oc'h-unan gancemp ni ho poa, bete vremâ,
Ha credet ha prezegaet ar güirioneou-mâ.

Derc'hel-ta da assuri ne zeus netra chenchet
Ebars er Religion, hac hoc'h Catholiqet,
Ha Ministret d'an Ilis, evel ma voac'h güechal,
Eo langach eun ignorant, pe eun den a feiz all.

Eur paysant, eur buguel, a voar e Gatekis,
A brouvo dèc'h, en daou c'her, n'en doc'h mui en Ilis;
Hac, mar goulen diganèc'h a belec'h a teu't-hu?
Nac a bes autorite : petra' respontot-hu?

Deus a Baris, emedoc'h, ha deus a beurs tud liq,
O deus lazet o Roue-ha grêt eur Republiq,
Revinet an dud honest, chasseet o esqibien,
Ha grêt eun Ilis nevez pemp bloas zo hep muqen.

Ar buguel a responto : Ha ni zo eus a Rom,
Eus abeurs an Ebestel. Evit beza o chom
Hor Pastoret en exil, o déaved omp bepret :
C'houi a zo schismatiqet; n'oc'h anavezomp qet.

Noc'h eus na Pab, na Concil, emeân, doc'h anzao :
Renoncet oc'h eus dezo, ha memes d'an hano
A Bastoret Catholiq, evit caout an hini
A Constitutionnel. Pebes apostasi !

Gant tud fiq oc'h bet choaset, ha dies gout gant pion,
Rac eur payan, eur judeo, ha tud a hep seurt liou,
Gant ma-vint citoyanet, ha pa vent divade,
O deus, hervez an decret, o mouez en assamble.

Ar bley etonez an déaved, al laer er bergeri,
Ne zeu, eme hor Zalver, nemet da zevori;
Hep agremant an Ilis, en ho fonctionou
Ne reet ivè, siouas, nemet coll eneou.

Pemp bloaz e deus hoc'h Ilis; zaut eo gout ervat
Ne deo qet abeurs Doue, pa na deus hirroc'h dat;
Mes œuvr an antechristet, repu ar volerien,
Er bed oll mez e anzav, nemet eo Frang hepqen.

Hon Ilis-ni zo fontet daou vil bloaz zo dija,
D'ar memes chef a lezen e talc'h hep varia;
Dre oll e mâ disperset; d'an oll e tisq an heut
Eus an Eê, ha nemetti na ell produi sent.

Collet eu bor Pastoret; mes Doue o c'havo,
Pe a susçito re all en o flaç, pa garro.
Meor a bersecution a zo bet qent houmâ,
Ha bepret ar güir Ilis zo chommet en e za.

Ar schism a ra mil ravach ; mes, piou a zo da viam
Nemet hoc'h ambition hac ho sermant iffam ?
A rent ac'hanoc'h henvel eus Luther ha Calvin,
Hac o separ evelto dioud'h an Ilis Latin.

Ar Judevien ne glasqent ober d'an Ebestel
Noaz ebet, gant ma rajent promesse da devel ;
Mes, salocras, emezo, mervel qent a ve ret :
Just eo senti ouz Doue en preferanç d'ar bed.

C'houi, siouaz, a ra lcou hep nombr hac a hep speç,
Prest da gonz, prest da devel, prest da livra memes
Tiron ho pêleguiach evit heuill an idol,
Prest da laqat an turban qer buan hac ar stol.

Evit hoc'h antra qenta oc'h deut en hon templou
Evel Judas er jardin, escortet a drouplou ;
Hac o sônjal profita, oc'h eus güerzet ive
Hac ho mam hac ho praudeur d'ar Sinagog neva.

Pell zo dija eo douguet ar setanç hoc'h enep
Gant ar Pab hac an Ilis, ha n'o selaouit qet.
Mar gouzoc'h an Aviel, mar prisit c'hoas en lenn,
Clèvit-én diouc'h ho qervel qellies a bayen.

Pebes qentel evidoc'h, va breudeur egaret !
Mar deo dies supporti rebechou qer calet,
Sônjit ho po da receo en tribunal Doue
Effroyabloc'h gourdrouzou, mar marvit en ho le.

Elec'h eta demezi ha mont da zoudardet,
Ha ! scoit var houll ho calon ha diassermantet.
Goulenmt digant Doue graç ho conversion,
Ha grit pinijen publiq da obten ho pardon.

Exposet en am guevot marteze dre eno
Da veza persecutet; mes eur voyen ho po
Da bèa justiç Doue. Allas! beto vremâ
Qement oc'h eus anduret ne servich da netra.

Dija oc'h bet condaonet d'an arrestation,
Noc'h eus mui na paeamant, na retribution
Nemet hoc'h oferennou da vaga paourente;
Ne vezot qet goas-trètet ha pa dorfac'h ho le.

Sellit pet roeantelez e zo collet en Nord,
Siouas, dre antettamant schismatiqet ho sort!
Er maleur-ze, m'ho conjor, na dreiot qet ho pro,
Distroit c'hoas: dor an Ilis zo digor d'ho receo.

Bremân, dre eun dislavar prent hac edifiant,
E rofot gloar da Zoua, d'an oll contantamant,
Reparation d'an Ilis, plijadur d'ho prendeur,
Ha squer vad d'ar bec'herien da güittat o erreur.

Mes, mar daleit pelloc'h, e velot de ha de
Ar schism memes o coeza, Franç o chom divage;
C'houi oc'h-unan hep auter, na templ, na fonction:
Petra' servicho neuze ho retractation?

Allas! neb e ra divors gant an Ilis, e vam,
N'en devo qet Doue da dad; mont a rai lam ha lam,
Hac a error da error e coezo hep dale
Er precipiç tevalla, en incredulite.

Mes c'houi, Pastoret fidel, memes en hoc'h exil,
Ho fonctionou divin a vo bepret util.
Pa zoc'h libr da exauçi, e c'honezot bemde
Da Zoue servicherien, d'an Ilis bugale.

E sanctual ho calon me o clêv o c'houlen
Beza etouez ho preudeur choazet da anathem
Gant ar memes charite evel goechal Sant Pol,
Beta n'en dayo biui deus ho tânved da goll.

Avichou gant Moyses, divar crec'h ar mene,
Hac ho taouarn gourcet e supplit an Eê
Da ranversi Amalec, a fell dean oppos
Ne antrefe Israël en douar e dud côs.

Mes, pa bignit d'an auter, a cresq ho carante:
Eno, calon ouz calon, e comzit ouz Doue,
Hac evit crimou ar bobl, o reqet divea
Eo dont ive gant Jesus d'en em sacrifia.

Courach eta, Pastoret, evel deiz an diluch;
Conservet en arc'h Noë, oc'h eus cavet refuch
En Brô-Sauz, elec'h biscoas na gredjec'h diaguant,
En Brô-Sauz, a vo diou vech hanvet Enez ar Zent.

O Sauzon! tud jenerus! Samaritanet mad!
Grêt vo eus ho charite eur memor enorab,
Hac eur chabistr en histor. Graç dêc'h da gaout ouspen
Ar gwir Feiz da recompanç avit hoc'h aluzen.

O Roue! dign da c'houarn eur bobl compatissant;
Georch, mar bez antarnet hor pedennou fervant,
Pinvidiguez an douar ha faveurion an Eê
A vo saler da vertuz ha partach da ligna.

Partit, va Ebestel, eme Salver ar bed;
Annoncit va Aviel, ha n'en em nec'hit qet
Evit hoc'h antratiau; me a laqai pourva
Pep tra d'an neb a glasqo Rouantelez an Eê.

Er goui a rit, va brendeur, en Franç a voa dessin
D'ho laqat da berissa er mòr, pe dre famin;
Mes, a drugare'r Sauzon, ha graç d'ar Brovidanç,
Cetu c'houi hep dienes hac oll en assuranç.

Hoc'h exil en eun triomph evidoc'h zo chenchet,
Hac ar bersecution, a mez ho tyrantet,
A zervich da bublia d'an oll nationou
Ha santelez ho puez, ha fallente ho pro.

---

*Deus nos novissimus ostendit tanquam morti destinatos: quia fatti sumus spectaculum mundo et angelis et hominibus. Ad Philip Cap. 8*

---

# C'HOEC'HVET GUIRIONE.

### DIZURZOU AR GOUARNAMANT.

*.... Veloces pedes eorum ad effundendum sanguinem. Contritio et infelicitas in viis eorum, et viam pacis non cognoverunt.* Psalm 13.

Perac n'en dòn-me elèvet er c'hoste-all d'ar Manch,
Pa ellàn d'ar virione rèi bremà e revanch?
Mo grife a vouez huel : Bretonet, m'ho conjur,
Disquisit eus ho crimou, ha disqit bea fur.

Peguent en ho qüella-me o tale hoc'h amzer
Da zelaou tud etourdi gant résonnion dister;
Oc'h ober o doctoret, hep gout o *A*, *B*, *C*,
Hac o comz gant insolanç, diouz an Divinite?

Prouvet a meus, dre avanç, int hugonodet pur,
A sell evel eun netra ar blasfêm, an injur;
Mes c'hoas int affronterien ha güir charlatanet,
A ra goab en o c'halon eus ar citoyanet.

A dra zur, bete vremàn n'o deus grèt netra qen
Nemet trompla ac'hanoc'h dre ar bromessa vêu
Eus a aur brosperite birviqen ne arru.
Nac em amzor-me, siouas, nac en hoc'h amzer hu.

E qeit ha na vo casset d'ar Stadou-General
Nemet tud o deus laeret madou national,
Jacobinet averet, tud hep religion,
Biqen en Franç na velot nemet division.

Hep enor, na santimant o deus prenet mouezion,
Pa voa qestion da veza impljet er c'hargou;
Hep justiç, na lealdet a voerzont goude za
Da unan a liberte, da eun all a vue.

Ar bed oll a zo collet en Franç, mar o c'hreder,
En heur ma zaï digante an dorn hac an nber;
Hac evit derc'hel o fost, e publinnt bepret
E ve ar vrô en danjer, pa na ve risq ebet.

An dud credul ha timid n'o deus qet a amzer
Da examina pelec'h e mâ o güir danjer :
Den na flach, den na remu, allas! hac etretant
E talc'hont, dre guntunu, an oll dindan o dant.

Gouscoude, mar zeus danjer, piou a dlefe crena?
N'en deo qet c'houi, va brois, rac na risqit netra
Nemet beza eurussoc'h, ma erru chenchamant,
Hac ar c'henta e'r goella : ennes so evidant.

Mes, ar cheffou principal, an assassinerien,
O deus grêt hac a ra c'hoas maleur ar Francisien,
Just eo d'ar re-ze crene : gout a reont ervat
E aeezo venjanç varne abret pe diveat.

Aoun o deus pa retorno an armeou d'ar guêr,
Pe re zaminet a lore, po sqûis gant ar vizer,
N'o defe ar fantasi, marteze alaño,
Da chench buguel er c'havel ha bas var tabourin.

Cetu eno ar rêson ma tifferont ar peoc'h,
Qen a vo exterminet an tri ferz ac'hanoc'h,
Evit ma chommo gante qement o deus laeret,
Ha qûittes da bartaji gant ar re decedet.

Hit neuze gant confianç, hit ermês ho contro
Da loqat en em laza evit tud ar seurt-se!
Mar deu ganéc'h ar victor, a vezot aviet:
Ha mar collit ar gombat, a zoc'h disgraciet.

Grêt o deus le da gazout an oll rouane all.
Var guementse o dessign eo douguen an tan-goall
Eus ar Revolution en pévar c'horn ar bed.
Labour ho po, va brois; nemet commanç na ret.

Pobl abed var an douar na ell a levri vat
Ober gante eun trêta, nac eun accord da bad;
Rac el lec'h pacifia, ne glasqont, er c'hontrel,
Nemet brouilla ar c'hartou hac asten ar brezel.

Gout a ouzont manifiq alaouri o c'homzou,
Rêi d'ar viç liou ar vertu, ha clasq troidellou
Da essa justifia direac tud imbicil
Hac ar brezel estranjour hac an hini civil.

En termeniou bombançus e reont an detaill
Eus victoriou dibrofit; mes na gûennec na maill
N'o devez ar zoudardet evit o faeamant,
Ha pa vez lazet deg-mil, na gonter nemet cant.

Da rêi beuz d'ar ganailles, e leverer deze
Eo dens ar bobl e tepant en oll autorite,
Ha gouscoude e veler violi hep rêson
O droajou naturella, droat o electiun.

Pa vez choaset tud honest evit mont da Baris,
Mar goulennont netra just, int casset var o c'hia,
Hac alies deportet var eun douar a dan
Da c'hrilla, pe da bastur sovajet ar Guian.

Ar memes rum a gommand; e mâ o zroad er seleuq :
Na bourc'his, nac artisan, na dijentil, na cleuq
N'o deus guir da lavarat. Caer a zo en em drei,
Ar bobl a ya ordinal droat en guenou ar blei.

Dindan an hipocrisi eus o fraternite;
E vagont an disfianç hac an duplicite.
Eun arme ispionet a zo bemdez var droad
Da glasq tud da bunissa, pa na vez den coupabl.

Detestapla essamble! injusta tribunal!
N'o deus na religion, ne vertoziou moral.
Pillach ha sacrilachou, ne c'houlennont qen roll;
Impi e qever Doue, ha cruel diouz an oll.

O-unan nemet massacr ne veler entreze,
Raê an eil goal aneval a zevor eguile :
Dallet gant ambition, peb-hini' né d'e dro
A gass, evit bea mestr, e goasort d'ar maro.

Ar faction zo créava a extermin eben,
Hac en avantaj ar bobl n'en em interest den.
Caer zo ober decrejou, ar bed n'en da qet voell :
N'en em enteutont pelloc'h muiguet en Tour Babel.

N'oun pet Constitution zo bet var an tapis;
Peb assamble a bretant ober unan d'e guis,
Ha goude mil le touet da ven fidel dê,
Dre qelies a barjur ec'h abrojer anê.

D'abord, e zoat contraignet da vont d'an oferen;
Goude zeus bet eun amzer ne avanture den
Mont dei, nac a celebri; bremâ eo permettet,
Gant na vat qet Catholiq, beza'r pez a gueret.

Da guenta, e pretante tud an intrusion
Beza'n, despet d'an Ilis, en e c'hommunion,
Ha bremâa e pretanter, en despet da Zoue,
Renta, dre'n idolatri, enor d'e Vajeste.

Avichou e supposer, pa vo fin d'ar brezel,
E vo roet liberte d'ar Bastoret fidel
Da retorn c'hoas d'o déned; mês, allas! da zala
Ha da drompla ar public eo a laverer se.

Forjet a vo adarre mil ha mil teodad fall,
Pe d'o ampech da retorn, pe d'o aochasseal.
Trei a rêr da beb avel evel girouetou :
Hirio sent, en apparanç, varc'hoas drouc-sperejou.

A dud zo qen dientent, qen dallet, siouas dê,
Ma lavarfet en Paris e va nôs da greiz-de,
Den na gredta contesti, gant aoun d'en em laqat
En risq da veza trêtet evel aristocrat.

E conscianç, va broîs, hac én a voe biscoas
Eun doctrin qer vicius, eur Gouarnamant voas,
Na ridiculoc'h sabat? Ne gredàn qet er fond;
Ne anavezàn nicun var an douar tro-rond.

Bet ô deus ar frenesi da brometi d'ar bed
En a rentjent evurus, pa o dije laqet
Liberte, egalite : daou dra qen impossub
Evel prejudiciabl, en qeit ha ma vo tud.

Avis a ra din clêvet eun eil gûech ar serpant
En arz goezen ar revolt, ouzoc'h oll o parlant.
N'ho po na Mestr, nac Autrou : immortel, emezan,
Ha sqient oll a vezot, mar debrit ar froüez-màn.

Güir vugale da Adam, oc'h eus credet raciaï
Beza ive Doueou, rentet libr hac ingal.
Hit gant ar vez da guzat... A vremâ e velet
Oc'h en noaz, evel Adam, evelian decevet.

Anerz, ar vent, ar yec'hed, ar madou, ar sqiant,
N'en dint qet distribuet d'an oll ingalamant.
Ac'han di, va breûr paour, ho calcul zo manqet;
Grec'h ha traôn, mestr ha mevel zo necesser er bed.

Refus a rit an homach da noblanç ho contre:
Mes plega renqit bremâ gant laeron o danve,
Hac al laer fiffeta en deus ar pas aroc:
D'an neb en deve madou a ve lamet an toq.

Ne voa qet an dud jentil a voa dôc'h da damal,
Mes recevourien injust, procurorien-fiscal,
A revine ar gouiqen, hac aben fin ar gont
O deua chasseet bremân an Autrou deus e fond.

Avocadet col-cozou, ha cliq ar briserien,
Marc'hadourien foet-boutic, raç ar valtouterien,
Rebut ar bobl, en eur guer, a vo bremâ en Franc,
Baronet ha Marqisien. O Doue, pez noblanç!

Evel chass ar guiguerien endro da eur charin
E velàn Franç axposet d'ar scrab ha d'ar rapin.
Fortun a rêr eo un deiz gant faus assignalou;
Ar pillach a zo digor... Deut an neb a garo.

Da savetai o buaz, an dud hoõest bremâ
A ra dilès d'o moyen hac a renq emigra.
Ha qement distoladen a erru a lec'h-all,
A zo trètet gant enor ha pinvidic ractal.

An oll gargnu zo gante, hac ar maniamant
Deus madou ar Francisien hac eus o oll arc'hant.
Darn a zalc'h, darn all a guign, hac etre o daouarn
Al loen, ouspen a groc'hen, a lès c'hoas e ouarn.

Eur menez aour hac arc'hant a ve grêt, hep douetanç,
Eus depouillou ar c'hlerge, ar venac'h, an noblanç,
Madou ar famill royal, ar presantchou civiq,
Ha cont abet anezo na renter d'ar publiq.

Clêm a rêc'h var an taxou, michanc ho poa rêson;
Mes, ha c'hou a vel bremàn nep diminution?
Nemet en ho pugale, ho trafic, ho micher,
A renqit da zivoeret dre ma cresq ho mizer.]

Elec'h o diminui, eo triplet an taxou;
Bemdez e rêr re nevez da beur-zamma ar vrô.
Dija e vo goulennet ar yalc'h pe ar vue,
Hac ar prest, pa zeo forcet, a zo evel ouz se.

Er gommançamant qenta, da laqat ober brud,
E voe pria ar güin-ardant diminuet d'an dud,
Permetet laza gibier, lamet ar auch melin,
An tennadec d'ar billet, ha dever ar butin.

Mes ho maladen bremàn na ra qet goell rapport;
Bremàn, var boez ho collhar, ha non pas dre ar sort,
Oc'h var yun ha diarc'hen cunduet d'an arma :
Qer mad eo dêc'h ho putio ha riscus ho chasse.

Menel a ra al labour, pa na chom den er guêr;
Revinet eo ar c'hommerç, ar beva a zo qer;
Paper eo an oll moneiz; ar Gonvantioo ho pill,
Ha c'houi oe chom ganêc'h qen nemet daelou da squill.

Mezaret eo dêc'h ho creun, ha poezet ho para;
Goude dastum ho travat, n'en doc'h mestr a natra :
Roit ho tud, ho loened, p'e yêr d'ho poursicu,
Ha c'hoas, mar en em glêmit, divoallit dirac piou.

Deus ho qevere er parq, deus ho qerent nessa,
Deus hoc'h oll devezourien teulit evez bremâ.
A boan ec'h ellit fiziout en ho prassa mignoo;
Betec ho mevel en ty a zo hoc'h espion.

Na d'ar bourg evit affer, nac en qær d'ar marc'hat
Ne zit qet, var va c'hredi, hep eur certificat.
Da ober hoc'h ezomou, mar pellait diouc'h ho ty,
Anez caout eur passeport, eus urz d'hoc'h arrêti.

O Goezen al Liberté! anat eo deus da frouez
Out greffet divar hini ar barados terres;
Evel en jardin Eden, ne brodin eu Frang
Nemet ar gaptivite, an trubuill, ar venjanç.

Pez differanç, va brois, etre'n amzer a rêu
Hac an hini a velemp deg vloas zo o muiqen!
Etre'n hân hac ar gouân, etre'n nôs hac an de
Eus ac'hanoc'h, m'eo assur, peb deo fur a vel ze.

Ma ve bremàn da gommanç ar Revolution,
Den ne garfe chench Roue, na chench Religion.
Calz o deus prenet sqient, hac a anzao ervat
E voa goell da bep-hini chom en e guenta stat.

Er maleur co e santer pris ar brosperite,
E scol an experianç e comprenot ive
Oc'h eus grêt aun troc fachus o clasq mal-a-propos
Eun egalite noazus hac eul liberta fos.

En Franç, eme ar proverb, ne voa esclav ebet;
Mes bepret an dud mechant a gav da lavaret
E va ar Prinç eun tyrant, ha pa vent en a blaç,
Int ar c'henta tyrantet ha crioc'h eguet chass.

Sellit Franç en e splandeur, sellit Franç en e gloar
Dindan Louis-Pêvarzec, dindan Herri-Pêvar!
Piou na dle beza choqet, pa rêr comparêson
Etre caout Robespier da vestr, pe eur Bourbon!

Oh! hano carantezus! birvi a ra va goad,
Louis, pa sônjân ennout. Te voa Roue ha Tad
Assamblés d'ar Francisien, hac idol o c'halon
Betec an deiz milliguet deus o rebellion.

Franç a voa scol an enor, sejour ar joaustet,
Grignol a amezeyen, brò an dud a speret,
Maguerez ar Rouane, merc'h ena an Ilis,
Custum da rên en Europ pell zo en e divis.

Evel guenan er jardin da gomposi o mel,
E velet estranjourien hac a dost hac a bell
O tont en Franç da ober o academiou,
Ha da guemeret model betec eus e goiziou.

Ar c'hommerç, an industri, an navigation,
A ré d'an arc'hant roulla en peb condition.
An oll o devoa labour ha bara da zebri,
Assuranç ous o moyen, ha repos en o zi.

Mes boneur ar Francisien, o freciussa graç,
Ar Feiz Catholiq Romen a voa bet a viscoas
Seul Religion o c'hontre. O deiziou a verlu!
Amzer a zoujanç Doue! peur e tiatrout-bu!

Allas! biqen marteze. E màn en abandon
An ilisou dirapar. An exil, ar prison
A ra d'ar gür Bastoret bemdez disparissa,
Hac adieu d'ar gristeniez aben deg vloas amà.

Sovaah memea e vezor, rac ne zeua espernet
Na scolach d'ar yaouanqis, na coüeut d'ar merc'het.
D'ar re-màn ec'h inspirer art ar gorruption,
Hac er re-ze a c'hoezer tan ar rebelhon.

Dre ar Requisition, ar grennardet hirrie,
Casset d'ar scol ar muntrou hac an impiete.
N'o d'eo na stat, na micher, na qen condition
Nemet beza huguuod, libertin ha fripou.

O cruella planeden evidoc'h, bugale!
Pebes domach d'ar perc'heu! d'an oll pebes qersel
En dianvès ar brezel, persecutet er guêr,
A bep tu displijadur ha lec'h a zisesper.

E màn ganec'h, va brois, ar c'har arauc an denn,
Ar masq var o taoulagad, an treid o rén ar penn,
Ar vatimant hep pilat, hac ar bed ranverset;
Biqen gant ho Republiq evurua na vezet.

Caer oc'h eus dissimuli, an oll a vel patant
A boan deus mil ac hanoc'h unan a zo contant.
Jacobinet a zifun pa gousg ar chouantet;
Pa ve tranqil eur brovinç, eun all zo revoltet.

A viscoas e meus clêvet co difficil laqat,
Pa vez re o commandi, e nep lec'h an urz vad;
Seul-vui a ve a vestrou, seul-vui a zispignou,
Seul-nebeutoc'h a accord, seul-vuioc'h a grimou.

A dal ar gommançamant, lennit histor ho prô;
Contit ar goad zo scuillet, ar saccach, ar muntrou,
En amzer ho rouane, epad mil bloas diouc'h-tu:
Ar Republiq, en tri bloas, e deus grêt deg güech mu.

Ne ouffe den niveri, nac urz zo da devel,
An nombr a dud zo lazet seiz bloas zo er brezel,
Nac ar re zo da laza, evit caout nebeutoc'h
A lodennou da ober, pa erruo ar peoc'h.

Neuze just o ve güelet a vase aguet biscoas
Eur chemesq all o sevel, ar revolt hac al laz;
Pa vo partaji ar preiz eus an injustiçou,
Piou a zonj déc'h-hu neuze en d'eo ar profitou?

Me meus güelet eun amzer ma eernet a bep tu
Eur c'hoad carguet a laeron: an oll a yê d'an hu;
Mes bremao, penos erzel, va Doue! penos pad?
En Franç eus deus a laeron eur rouantelezad.

Eur veach deut an decret ma vo an oll egal,
Ar madou a laer eur rum o deus droat eur rum all
D'o adlaeres adarre; den na ell assuri
An dra-ze a zo déc'h-hu, an dra-màn a zo din.

Mar da madou an Ilis, leveou an noblanç
Gant canfartet an distric, c'houi, pa guefot ho lanç,
Var an distric e-unan ho po lec'h da goeza,
Da c'hortos iva, d'ha tro, eur rum all d'ho pilla.

Marcha eta, va broïs, a ranqfot ho tispit.
Ha derc'hel d'en em laza, hep. henor na profit;
Ar c'hrog a vo d'ar c'hréava, ha c'houi, evit loden,
Pa vo lonqet an bistren, ho pezo ar groguen.

---

*Furtum, homicidium, adulterium inundaverunt terram, et sanguis sanguinem tetigit.* Jer.

---

# SEIZVET GUIRIONE.

## ENOR D'AR GÜIR DOUE.

*Propitius sit nobis Deus : non est nobis utile relinquere legem et justitias Dei.... ut eamus alterâ viâ. 1. Mach. 2.*

Ordinal ar Francisien a voa bet repuiet
Da gaout eur speret volach ; mes biqen ne gredjet
E vijent qen dirdson da cheas evit mestrou
Qen alies a vandrin da revina o bro.

O Doue! pez dallentez eo hini ar gourmun!
Pe a goulz eus e unvre er guelin-me difun?
Mont a rêr, a greiz olla, ha gratis d'ar gombat,
Hep gout dre urz pehini, evit piou, na perac.

En despit d'o zantimant o tougont an armou,
Ha gouscoude, gant eur guir, o c'hasser d'ar maro
Evel ar griminalet, mouchet o daoulagad,
Pe evel tud counnaret, n'o deus mui a saos vad.

Tud dallet, tud variant, consultet a levri
Evit piou eo ret mervel, evit piou combatti;
Goude ar poltret fidel a meus grêt deus a Franç
N'oc'h eus affer da zelaou nemet ho conscianç.

Ho Roue var an douar, hac o Toue en Eê
A outrajer dirazoc'h. Ret eo venji anê;
Enor ho Religion, droajou ar gurunen,
Ho Toua hac ho Roue, no'c'h eus qen da zifen.

Dindan domination muntrerien ho Roue,
Ne zeus hini ac'hanoc'h assur eus e vua,
Ha nebeutoc'h assuret da gonservi ho tra
Gant tud n'eu dint revoltet nemet evit pilla.

Mes, hac o pe ar bed-màn da bartaji gante,
Petra' zervicho dèc'h-u, mar collit hoc'h ene?
Or, daonet sur e vezot, ma heuilhit maximou
Ar bayanet zo bremân o cundui ho 'prô.

Ar buissanç tamporel a oll, ma 'a gonsant,
Pa vez footet gant justiç, caout formou differant;
Mes doctrin an Aviel eo ar guella souten
Da bep seurt gouarnamant, memes Republiqen.

En risq eta da veza esclav d'ar Republiq,
Dalc'hit mad da vlana d'an Ilis Catholiq.
Malaur dèc'h anes ounnes. Hac ar pez zo tristoc'h,
Qement a deuy hô coude a vo voas ac'hanoc'h.

Ar vugale maleurus a zo c'hoas da c'henel,
A grio venjanç varnoc'h gant daerou eternel,
Da veza serret outo dôr ar zilvidiguez,
En defot, bete'r maro, souten ar c'hristenies.

Ha pa ho pez mil buez, e tiefac'h o livra
Da z.fen caus Jesus-Christ a varvas d'ho prena.
Sevel a ra bleo va fenn, pa sônjàu e veqt
An diveza Christenien eus raç ar Vretonet.

O Doue oll buissant! discarguit assambles
Varnomp, mar deo necesser, brezel, vocen, qernes;
Hor c'horfou a amanto. Contantit ho justiç,
Mes list ganemp ho toujanç ha feiz ar güir Ilis.

Penos! renonç a raer d'ar güir Religion,
Gant aoun eus eun dornad tud zo er Gonvantion!
Piou a ro dê an droat-se qen extraordinal
D'ho laqat-hu, va broïs, en renq loened brutal?

Penos! n'en d'eo an Drindet na gloar, na melodi,
Na Jesus adorator, na servicher Mari?
Na den beo sacramantchou? nac anaon soulajet?
Daonťe oll corf hac ene eta zo lavaret?

Penos! en guis d'an oc'hen pleguet dindan ar yeo,
Pe ar mul dindan e zam, nemet d'an tol na gleo,
Ho qüelân dija rentet! ô pebes dismeganç
Da vugale an Ilis, da dud ganet en Franç!

Eul lachete qer coupabl a laqaï var ho cont
Malcur an amzer bresant hac an hini da zont.
An histor a rapporto, ha lec'h vo da gredi,
E vonc'h eus ar Francisien haç ar fanq hac al li.

N'oun ped voue d'ho sicour a velân zo armet,
Hac evel tud furius, siouas, o preferet
Mestroniach al laeron, eur Republiq payen
Da autorite ho prinç lejitim ha christen!

Sônjit ervad na istim tud ar Gouvantion
Evit netra exposi buez deg million ;
Beta ma vint en Paris, gant ar veren en dorn,
C'houi vo'casset d'ar brezel d'en em laza en form.

Gounit qenta, eoll goude; caont a reot trec'h par;
Goude qellies 'a bompad, qellies a victoar,
Rod ar fortun a droyo, hac e vezot goassa :
Bratta re assambles zo dies da starda.

Prosperite ar c'hrimou ne bad qet ordinal :
Goude m'ho po servichet da gastiza re-all,
Ar voalen a vo brizet gant Doue e-unan,
E vrec'h en em zizarmo hac ho tolo en tan.

Evel ar foeltr o coeza e lessot var ho lerc'h
An natur epouvantet, hac en dour ar c'herc'h,
Ho corfou hep sepultur, ho memor execret,
Hac ar bed oll en triomph d'ho cûelet perisset.

An memorant ac'hanoc'h dirollet var al lan,
Hep eur goennec da anzav, ha marteze hep tam,
Chommet hep tí, na tôen, nemet gant eur bonet
Ha goezen al liberte ne vezot abritet.

Ho mestron eus ho cûelet er pare diveza,
Eur môr daelou o redec, netra qen da billa,
Gant hoc'h aour hac hoc'h arc'hant a guemero an tec'h,
Hac ho lezo, va bross, oc'h-unan dindan bec'h.

Cetu aze ar profit ho p'o bet o selaou
Cabitenet ar revolt ha doctoret ar gaou.
Promettet mad o devoa, qent ma vijent achu,
E vije Franç eur vêred hac ar vrô en ludu.

O Francisien affijet! ganet oc'h en heur fall;
Da derri ho planeden, qemerit eur rout all:
Assuretoc'h d'hoc'h ene; rac evit ho pue,
Chommit en tu ma qerrat, risq zo en daon goste.

N oc'h eus nemet eur voyen da ellout repari
Hoc'h avantajou collet: hep dale, m'ho suppli,
Antreit en ho tever, retornit da Zoue,
Hac implijit hoc'h armou en servich ho Roue.

Hac ho pe, en nep fêçon, grêt gaou, na prejudiç
D'an noblanç, en o madou, na d'an dud a Ilis,
An oll a vo pardonet, pa vo ar Roue Mest:
Graç Doue hac an amzer a reparo ar rest.

Ar bed oll a zo gouiec n'oc'h eus roet an lec'h
Nac occasion d'ar revolt, hac e zeo'n despit dêc'h
Oc'h oblijet da varcha dre requisition,
Ha da servicha contrel d'hoc'h inclination.

Biscoas guell dud d'an noblanç, fidelloc'h d'ar Roue,
Preciussoc'h d'an Ilis, ne voec'h en ho pue
Eguet bremân, mar qirit distrei a greiz calon
D'ar gaus vad, ha dilezel parti an drahison.

Pegaer citoyen benac o veo'h bet betec hann,
Ne güezo qet, m'en assur, eur vlêven deus ho penn;
Contrel da gaout rebechou, ho po mil amitie,
Hac alafin mil bennos digant tud ho contre.

Massacri tud a eur vrô en em rent d'ar rêson,
Eo micher hugunodet zo er Convention:
Ober vad ha pardoni eur bobl paour zo tromplet
Eo maxim an Aviel, dever ar Bourbonet.

Francisien, qerent, breudeur, ha christeniomomp oll:
Güell eo distrei diveat eguet mont creun da goll;
Ha mervel evit mervel, mar deo necesser ze,
Gant guiton ar fleur-de-lis marvomp evit ar Fe.

Abaoue ma zeus ranqet caout recours d'an armou
Evit difen ar justiç ha poursiou ar c'brimou,
Biscoas caus lejitimoc'h ne voa bet difennet,
Biscoas ne voe da venji qeihes a dorfet.

Ha possubl ve, Bretonet, e velfac'h en ho pro
Renia ar gouir Doue, dispen e auteriou,
Egorji e vinistret, tana, pilla, violi,
Ha chom croasiet ho tivrac'h hep en em opposi?

Piou a velo, hep murmur, spolia e zeave,
Anlevi e vugale, dibobli e gontre?
Ar Roue assassinet, an Dauphin er prison,
A rêr dezàn a broces qent usach e réson.

O Louis! va frinç jaouanq, an nopla crouadur
Eus a raç ar rouane! pebes displijadur
A meus me eus ho quelet er prison o voela,
En renq ar griminalet! A boan oc'h eus deg vla!

Ho tad paour hac o mam guer, ho moereb vertuzus,
Eo eus ho huanadou ar sujet lamantus;
Collet o deus o buez, hac ho lezet minor:
Ar Brovidanç e-unan a vo ho curator.

Sec'hit ho taelou, va mestr, hac êcbuit ho caon,
Ni varvo, pe hep dale, ho tyrantet d'an traon
A zervicha da scabel dêc'h da vont var ho tron,
Da laqat rên ar justiç hac ar religion.

Mes, petra a glêvân-me? Eur poeson lent ha yen
A red en ho conziet hac a fix an termen
Eus ho puez innoçant! Va dorn, arrêt amâ :
An natur zo revoltet.... Achuomp da rima.

O Doue'! ne oun pelloc'h petra da reqeti,
Pe paciantet da zouffr, pe nerz d'en em venji;
Gouscoude réson, enor, justiç, ha consciançe,
Oll a eur vouez e crioni! Venjanç zo ret... Venjanç!

Ne gaffac'h qet eur famill var douar Breiz-Izel
Ne mâ en affliction. C'houi a goll ho puguel,
Me va zad, c'houi ho pried, hac eun all e vara;
Pep-hini en e guever en deus calz da ouela.

En eur maleur qer commun e vije grêt goechal
Processionou publiq ha yuniou general;
Güelet e vije bemdez ar bobl en ilison
Prosternet bete'n douar ha beuzet en daelou.

Mes, n'o deus, ar Francisien, pelloc'h permission
D'en em gonsoli memes dre ar Religion.
Poent eo eta, va breis, hac en tuont da goulz,
D'an oll redec d'an armou, pa n'o deus qen recours.

Mar hoc'biscoas bun dever d'ar bobl en em zevel,
Venjanç eta, Francisien! poent eo en em disquel;
Pep christen a zo soudard, pa attaqer ar Fe,
Peb soudard a die mervel da venji e Roue.

An all zo interesset. Ar gaus a zo commun;
Ne zeus mui da venaji na buez, na fortun;
Ret eo en em disober, cousto dêc'h a gousto,
Eus adversourien Doue ha bourrevien ho prô.

Biqen, anes eur Roue, Franç na ve en repos;
Anes ar Feiz Catholiq, birviqen barados.
Maleur eta d'an den lach a drahis e Roue;
Brassoc'h maleur d'ar c'hristen a renonç d'e Zoue.

Ar mõr a vo hep mare, hac an eol hep sclerder;
Ar stered var an douar, hac ar pesqet en ær,
Qent ma chenchfen santimant aac a Religion :
Güir Catholiq em ene, Royalist em c'halon.

Beza zo c'hoas Bourbonet; me vel unan anã
Instruet evel David dre an adversita;
Religius eveltan; ne ouffen qet e nac'h
Evit hor princ naturel. Vive Louis-Trivac'h!

Allòn, Bretonet vaillant, gant ar gocarden venn,
Hac armet a sin ar groas, paressit en dachen;
E mã eno ar victor pell zo deus ho gervel,
En eun dorn ar vas royal, en all an Aviel.

Gravit var ho quittonou *Doue hac ar Roue.*
Pa ditrou qer precius conformit ho pue;
Bevit en doujanç ar mestr, pa zifennit e gaus;
Trist eo gounit ar victor ha coll ar Barados,

Er gombat, Doue memes, evit gloar e hano
A bresido e-unan. An hugunod d'e dro
A velfot leun a spouren o qemeret an tec'h,
Pe, ar remors er galon, ouz em renta dêc'h.

Fin eur zoudard hugunod eo e zaonation;
Merval a ra renegat, qrimé a drahison;
Mes c'houi memes, o coeza, a vo victorius,
Ho recompanç assuret, ho mara precius.

O Doue an armeou, hon Autrou souverea!
Hep asistanç pehini a combatter en væn,
Roit ho pennos d'hon armou, soutenit hoc'h Ilis,
Ha conservit var an tron heritour Sant Louis.

Grit santout ho puissanç da adversour ho cloar;
Laqit-àn en ho presanç da fonta evel coar;
Grit santout ha madelez d'ho pugale fidel;
Roit ar peoc'h en hon amzer da Franç, da Vreiz Izel.

O Douar a Vreiz-Izel! ô brô qen desiret!
Portion qer precius! dénved abandonet!
Avanç a ra va bloaziou, eur chanç mar ho qüelân;
Mes mervel a rin contant, m'am bez ar meneut-màn.

Franç a zo c'hoas Catholiq. An templou digoret,
Ar bobl a red d'ar pardon; rentet ar Bastoret.
Ne glèver a bep costez nemet cantiq a joa,
An *Te Deum Laudamus, vive, vive, le Roi!*

Beniguet ra vo an heur m'am bo eur seurt qêlou:
Disposit, ô va Doue! neuze eus va deiziou.
N'em bo qet hirroc'h beach da vont d'ar Barados,
Pa me yel dre Vreiz-Izel, pe me yel dre Vro Saux.

---

*Det nobis Deus jucunditatem cordis et fieri pacem in diebus nostris. Eccl. 50.*

---

# AVIS D'AR BOBL FIDEL

## EPAD AR BERSECUTION.

*Viriliter agite, et confortetur cor vestrum, omnes qui speratis in Domino.* Psalm 30.

O va orphelinet paour! va farossionis!
Mar cuez etre ho taouarn ar c'hantiq-mâ en Breiz,
Disqit principalamant ha grit attantion
D'ar pez a meus lavaret var ar Relgion.

C'houi oll, tadou ha mamou, mestrou ha mestrezet,
N'ho calvin qet d'ar brezél; me voar oc'h oblijet
Da chom var ho tieguez. Mes m'ho suppli, er guér,
Roit deus an oll vertuz an exempl hac ar scoër.

Na zispartiit biqen, arruet a garo,
Diouz feiz an Ilis Romen. Ne zit james vardro
Offiçou an touerrien, ho pugale na c'houi:
Pastoret oc'h d'ho famill; hoc'h ilis eo ho ti.

Da sul, en couiz an offiç, en commun grit peden;
Goulennit participa en qement oferen
A celebrer en deiz-se. Dreist peb tra grit reqis
Doue pe deir guech ar sizun d'ho tud ar c'hstekis.

Badezit ho pugale, ha grit dê abredic
Anaout ha beza fidel d'an Ilis Catholiq,
Apostoliq ha Romen, ermès a behini
Eo impossabl d'ar C'hristen en em savetei.

D'ar scollieu national, na da scol an intru
Na gassit qet anezo. N'en deo qet absolu
Ret dezo beza savant; mes, carout o ferc'hen
Ha gout servicha Doue, n'o deus affer a guen.

Pa gavint tud vertuzus, lest-e da demezi
En presanç Catholiqet, ha gant na vo hini
Deus an ampechamanchou oc'h oppos anezo,
Sauf da supplei formou an Ilis goude ze.

Observit ar Vigilou evel ar C'horaïs,
Ha qement solennite a vicer en Ilis,
Nonpas an huguenodach a rêr en decadou,
Hac n'eller qet assambles servicha daou Autrou.

D'en em reconcilia, laqit ho poan da glasq
Eur beleg fidel benac, hep gortos amzer Pasq:
Ha ma na zeus, dre valeur, hini dre ar c'hontre,
Communiit a galon, côveesit ouz Doue.

Evel ar Suaamites, pe maouez Jericó,
Roit support hac asistanç; mes serrit ho qinou.
Bez o p'o da repui, marteze profetet,
Ho tigollo amplamant. Va entent a dleet.

Hac ho pez da restoli memes intantion,
Na brenit qet a vadou digant an nation.
Dies eo restitui goude-ze d'ar perc'hen;
Madou goal acqûisitet ne brosperont gant den.

Prometti mar grit paea ho preudeur en arc'hant,
Lest ar paper a goste. Er fêçon m'oc'h eus c'hoant
E ve grêt dêc'h, grit ive. Mirit ho mandajou
Da baea ar Republiq, pa na ro qen gajou.

Evitit, mar be possubl, ar bersecution;
Mes pa vezot arrêtet, gant resination
It dirac ho parnerien. Ho cüella avocat
Eo ar mestr a zervichit hac ho consciang vad.

Na droublit qet ho speret da essa gout penos
Na petra da lavarat evit difen ho caus.
Prudant evel ar serpant, donç evel ar goulmet,
Pardonit a greiz calon, hep discuill den abet.

Lavarit oc'h Catholiq, ha na lavarit qen
Bêr ha bêr, hac hep respont da guestionou vên.
Goulennit digant Doue, hervez e bromesse,
Inspira dêc'h respontchou convenabl en heur-zé.

Mar bec'h neuze condaonet eu tribunal impi:
Comzomp voell, mar bec'h cavet dign a verzerenti,
O Christen predestinet! rentit gloar da Zoue,
Ha grit jenerusamant sacrifiç ho pue.

Me a vel an Eê digor prest d'ho tiguemeret.
Pebes joa! pebes triomph! dija eus preparet
Eun tron evit ho receo. Courach, servicher mat:
Ne zeus saler hep victor, na victor hep combat.

Ar vue ne dal pelloc'h ar boan d'e menaji,
Evit ar pez zo bremâ a blijadur eani.
Rei vo déc'h mervel eun deiz, ha biqen, me zo sur,
Ne ouffac'h caout d'hoc'h ene Barados qen assur.

Gant joa e tiefac'h dridal, ha nonpas bea trist,
Souffr evit ar virionè hac evit Jesus-Christ;
Rei bua evit bua. O mil benños en beur
Hac evurus ar moment m'oc'h eus eur seurt faveur!

Ma va capabl an Ælès da gonceu jalousi,
E vent guëlet avius eus ar verzerenti;
Rac eus ar güir garantez eo ar merq visipla,
Hac en gloar ar Barados en degre huella.

Coalz eo ar verzerenti evel ar vadiziant,
Hac enoraploc'h memes. Mar deus poan violant
Da zouffr, n'en deo qet padus. Ar c'hraç, trec'h d'an natur,
A chench alies memes ar boan en plijadur.

Eur pez terrubl a eto! a ro eur marc'hadour
Evit caout en paeamant eur pez bian a nour;
Ha c'houi, evit eur momant a boan var an douar,
Ho po en eternite eur guruneo a c'hloar.

Hastit eta, bugale, disposi dre avanç
Peb tra evit ar gombat; reghit ho consciançz;
Pedit Doue da derri ho coall habitujou;
Renoncit, ispicial, d'hoc'h attach d'ar madou.

Antretenit atrezoc'h ar charite vrassa;
Amzer ho curunamant martese a dosta.
Ancourajit ho preadeur, ha soutenit ar re
A zo, aoúas dê, risqet da drabissa ar Fe.

Eun dra a meus da c'houlen, hac a recommandàn :
Bisitit, me ho suppli, exortit ar re glàn;
Exercit en o c'hever an offiç a bastor :
Eun amezec vartuzus zo bremà eun tenzor.

Allas! pa deu ar c'hlenved eo brassa an danjer
Da vont hep Sacramantchou. Difficil e qever
Eur bêleg mad da ober eur guir gòvession,
Ispicial en amzer ar bersecution.

Me voar ervad en faveur eur paour agonisant,
Gant aoun na zizesperre, an Ilis a gonsant
Ma teuyo d'e absolvi eur bêleg sermantet,
Pa zeo impossubl dezan caout hini all ebet.

Mes, nemet an absolven, hep nep Sacramant all,
Na all an den-ze recco digant ar bêleg fall;
Ha c'hoas divoall da veza pervertisset gantà,
Na rei sujet da gristen d'an em scandilisa.

Eur Prinça voeguell gantàn goechall souffr ar maro
Ha cedi a gurunen, eguet na voe receo
Ar gommunion deus daouarn eur bêleg heretiq;
Graç d'an neb a laqayo e exempl en pratiq.

Evidoc'h-u, pa deuyo clènvad d'oc'h affija,
Sonjit dindan dorn Doue en em humilia,
Ha goulennit digantàn graç ar Sacramantchoa,
Mar n'ho pe qet en effet ar boneur d'o receo.

Ar maro hep eur pilot a zo eur goal bassach.
Nac a hini, va Doue! a ra bremà naufrach!
Mes, hep caout presomption, m'ho conjur, me ho ped,
Ho Tad a vo ho parner; na zizesperit qet.

En meritou Jesus-Christ, laqit ho confianç;
Gant eur gred evel ennes bezit en assuranç.
Fidel oc'h bet d'e lis, fidel e vo d'e dro :
Misericord a glasqit, misericord ho po.

Mes ar gontrition barfet, en defaut absolven,
Dreist peb tra zo necesser. Allas! ha na ell den
Meritout eur seurt faveur; mes den ne dle ive
Disfiout deus a buissanç ha madelez Doue.

En speret a binijen recevit ho clênvet,
Da expia pec'hejou ho pue tremenet.
Redoublit hoc'h esperanç, nevezait ho Fe,
Ha grit ahes actou a garante Doue.

Hep gortos na ve arru hoc'h amzer divez,
Pa vo poent testamanti, goulennit da guenta
Sermant eus ho pugale, ma vint a re a re
Catholiqet eveldoc'h ha fidel d'ar güir Fe.

Pa deuyo dêc'h anduri caouajon poan grevus,
En ho tore ar Grucifi, poqit da dreid Jesus,
Hac ho pannion unissit gant re e bassion;
En em excitit neuze d'ar güir gontrition.

Lavarit gant confianç ha gant eur feiz parfet
Dêc'h o-unan : Va Doue, pa n'am eus eur bêleg,
Ec'h anzavân va c'hrimou ha va direglamant :
N'am liat qet da berissa var defot Sacramant.

Evel ar paralitic, d'am goalc'hi er pincin
Ne meus den; mes, va Doue, c'hoai zo eur medecin
Hep àpphen remejou a rent salo an oll :
Sellit ouzin a drue, ha e'am liat qet da goll.

Ma ho car a vir galon, hac a zo glac'haret
Da veza bet eur moment memes hep ho caret.
Ho madelez infinit, va hue sacrilech,
Ho touçder ha aa malıç am eston bep eil güech.

Penos e meus-me gallet hoc'h ancouât, va zad ?
Ah! n'ho poa grêt em c'hever biscoas nemet peb mat;
Va c'hroui, va c'honservi, ha digass d'am prana
Ho Mab, eus ho complesanç an objet santela.

C'houi eo an urs eternel, ar Mestr oll-buissant,
Sourcen ar berfection, ha me poultr ha neant,
A meus troublet an urz-se, manqet d'ho servichi,
Ha negljet d'ho caout evel eun etourdi.

Pardon, va Mestr binniguet : ar vez, ar garante
Hac ar remors assambles a occup va ene.
Me voar e rit eur miracl o tont d'am acquitta;
Mes eur miracl evidoc'h a zo nebeut a dra.

Castiit, sqôit er bed-màn; n'en deo qet ho tolliou,
Mes aoun d'ho coll, va Doue, a ra dia sqüill daelou :
Chatimant a veritàn, a acceptàn memes,
Rac ho justıç a garàn avel ho madelez.

Sònjit ôn ho crouadur, ha dre adoption
Unan deus ho pugale; va c'hred, va c'hotion
Eo Jesus-Christ e unan, ho Mab muia-caret :
N'en doc'h avit refusi netra en e reqet.

Nan, bir viqen, va Doue, deus ho misericord
Va ene na zizesper, pa meus evit support
Jesus, va mediator : mar deo bras va fec'het,
Brassoc'h eo a veritou. Va accord a zo grêt.

Resolvet oun a vremàn, cousto dln a gousto,
Da dremen en ho servich ar rest eus va deiziou.
Va zicourit, m'ho suppli, da chom bepret fidel,
Evit, en ho carantez, beva, souffr, ha mervel.

Graç demp, en heur divea, da gaout en hor c'halon,
Abeurs er Speret-Santel, eur seurt contrition.
Goulennomp-hi a vremàn dre bedennou fervant,
Hac evit mervel ervad, bevomp santelamant.

Pedit evit an Ilis, yunit, grit œuvrou mat;
An dorn e deus ho scôet a ell c'hoaz ho cûellât.
Secrejou ar Brovidanç a zo cuzet ouzoc'h :
Pa ve brassa ar brezel, e ve tosta d'ar peoc'h.

Pa sònjàn ho cuelin c'hoaa, gant joa e teu ar gliz
Da c'hlebia va daoulagad; mes, ellas! evel piz
E red anê an daelou, pa sònjàn qimiada :
Pardonit din, va Doue, er sempladurez-mà.

Da soulaji eun nebeud va glac'har naturel,
Greomp, en presanç Doue, promesse mutuel
Da offr hor sacrifiçou ha bemdez orêson,
Me evidoc'h, bugale, ha c'houi evit ho Person.

Na eller hon separi an eil ouz eguile
Nemet evit eun amzer. En Barados Doue
Hep dale en em velfomp, ha cetu tremenet
Exil, daelou, nec'hamant, oll trubuillou ar bed.

Courach-ta, nombric bian, ho tad a blich gantàn
Rei déc'h e rouantelez. An dud just er bed-màn
A renq beza eprouvet, evel ma renq an aour
Tremen dre dân ar fournies. Adieu, bugale baour....

En hano an Tad, ar Mab, hac ar Speret-Santel,
Un Doue en tri Ferson, a behini an eil
En deus souffret evidomp maro ha passion,
Recevit, deus va exil, va benediction.

---

*Memor esto (Domine) congregationis tuæ, quam possedisti ab initio.* Psalm 73.



